# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
*renet gant Roparz Hemon*
Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur
*Renerez ha mererez :*
Boîte Postale 75 Brest (C.C. 96-38 Rennes)
Niv. 13 - NEVEZ-AMZER 1928

## TAOLENN

PAJENN

X. de Langlais. — AR C'HLOC'HER (skeudenn) 3
J. Riou. — GEOTENN AR WERC'HEZ....... 5
R. Hemon — AR VUGALE FALL............ 12
F. Vallée — ENVORENNOU BEAJ (kendalc'h) 24

*Troidigeziou :*

SKRAPADEG SAOUD KOUALNGE........ . 30
KANENNOU INDIANED..................... 39
HUNVRE RHONABWY (troet diwar ar c'hembraeg gant Abeozen)......................... 44

*Notennou :*

Y. Drezen. — AL LENNEGEZ EN EMZAO KATALONIA ......................... 65
R. Hemon. — AL LENNEGEZ KELTIEK KOZ HA NI............................... 70
R. Y. Creston. — MOULADUREZ BREIZ WAR-C'HOAZ ............................. 72
R. Hemon. — LIZER D'AR VREUDEUR TRA-MOR................................ 77

*Buhez ha Lennegez*................ 79
*Levriou Nevez*..................... 85

*Stagadenn :* NORD-OKCIDENTO niv. 1

Gwalarn

Niv. 13




AR C'HLOC'HER

gant Xavier de Langlais



# Geotenn ar Werc'hez

*Geot, roudennet glas ha gwenn, a ziwan, em bro, e bleuñvegou ar binvidien ha war beziou ar re baour ; ne zigor enno bleuniou e mare ebet eus ar bloaz ; anvet e vezont geot ar Werc'hez.*

Bep mintin e tarze broñsou hag e tigore bleuniou nevez.

An tommheolig, ar rouanez a varelle ar peurvanou ha letonennou an hent ; ar glizin, ar penn-glas a ziwane er gwasked, e diribin ar c'hleuziou troet ouz ar c'hreisteiz hag ar velionenn en em andore e geot al lezennou. Er foenneier e krene beskennouigou ar c'hilked-broan ha kurunenn wenn an dro-heol. Ar valafenn hedro o fismige hag a floure o bleud gant hec'h eskell voulouz-seiz. Hag er girzier, an drask, ar rujodenn, an tinter, ar golvan a richane d'an heol; ar voualc'h a c'houibane er strouez, eilet a-bennadou gant ar borzevelleg louet. Kemenn a raent an eil d'egile e livrine brulu an torgennou hag e kammigelle an nadoz-aer a-hed ar stivellou, ken mibin hag he skeud en dour.

An nevez-amzer a oa deut abred.

▼

Edo Lotea o pignat gant ar c'harrhent, bet o ker-c'hat, er gêr dosta, eur gazeliad geot ar Werc'hez da vleunia dor he zi. Mousc'hoarzin a reas d'in gant eur mousc'hoarz trist ha stummet diheverz. Azeza 'reas ouz man ar c'hleuz evit kemer anal. Eun aezenn glouar a hiboude a-us d'ezi e troellennou al lavrig hag ar gwezvoud.

Divougenn ha muzellou Lotea a oa savet warno bleuniou, livrin e-giz ar brulu; ha sklaeraet e kavis he daoulagad, a liou gant an oabl boull.

▼

Goude debret gantañ e damm bara a zek eur, an tad a vutune, helmoet ouz taol, e chik war balm e zourn, ha garenn e gorn e skalf e vizied evit skora e garvanou dizant. Bep eun eil sachadenn ha bep eun eil mogedenn, e stoue e benn evit tufa etre e zivesker, hag a lakae a-nevez e chik war ar palm kaledet. Eur roufenn doun a oa war e dal. Edo dilavar hag alva-onet ouz ar porz.

Ar vamm a droidelle dre an ti.

— Petra a vezo graet ? emezi

An hini koz ne finvas ket e vuzellou ha ne zistroas ket e benn.

—Petra vezo graet ? emezañ, goude eur pennad, heu !... heu !... Ar gwiniz a zo aet gant ar reo ; ar c'herc'h n'eo ket diwanet stank... heu !...

Skeud Lotea, a dremenas war gwerenn ar pre-nestr.

— ... gortoz.

Sevel a reas evit mont d'e labour.

Ar vamm a stouas he fenn.



▼

An nevez-amzer a vleunie ar gwez, ar girzier, ar peurvanou, ar foenneier ha leton an hentou ; al la-boused a gane d'an heol ha d'o c'haranteziou nevez.

Lotea ne gavas boked mae ebet o vleunia dor he zi.

An tad en doa lavaret *nann*.

▼

Ar mammou a wilioudas ha bugaligou nevez a vleunias an tiez. Bleunienn a c'hoanag ebet ne zigoras e kalon Lotea.

An tad a vire outo digeri.

▼

Hag ar vugaligou, krouet war-lerc'h al labouriou tenn, en amzer klouar ar peurzourn er bloavez tremenet, a richanas e giz al laboused. Bleuniou ar gwez a c'holoas al leton.

Hag, er mare-se, an tad a lavaras eur wech c'hoaz e oa ret gortoz eur pennadig.

Ar vamm a hejas he fenn ha ne lavaras ger.

▼

An dournerezed a voudas. C'hoarzadeg ar yaouan-kizou a skiltras war al leuriou dourna. Lotea ne c'hoarzas nag er poultrenn nag er pell ha ne skiltras ket he mouez e boud an dournerez ; den n'he c'hal-vas, den n'he choupas, den na bokas d'ezi. Edo war he gwele pa oa dournadeg e ti he zad.

E-pad eur c'hornad butun, (1) eun dourner a c'houlennas digant an ozac'h :

— Ha da verc'h ? penaos emañ-hi ?

— Gwelloc'h eget ne gav d'it, emezañ, krenn.

---

(1) Eur c'hornad butun e-pad al labour = eun ehan.

Daou zourner all, bet o tana o c'horn en ti, a oa dres o lavarout en eur zistrei d'al leur:

— Lotea he deus skopet gwad.

— An dournerez en-dro! a lavaras an tad. Hag heñ d'an ti:

Lotea, morlivet war he gwele, a vousc'hoarzas d'ezañ.

— N'eus droug ebet, emezi.

An tad a zistroas d'al leur.

— Ne grede ket d'in, e soñje, edo hi ken fall. Petra a vo graet d'ezi ?... Pelec'h e vo soursiet outi kerkoulz hag e ti he zad hag he mamm, ha pelec'h e kavo eun aer yac'haus evel aer ar c'hoad, amañ ? Ret e vo d'in evelato... evit beza direbech... pa vo divrazet labouriou an eost, he c'has... Mont a ra falloc'h fall. Ma vo dispign, senti ouz ar wreg a vo bet graet...

Ne c'hoarzas ket a-hed an deiz.

▼

Koaniet e oa.

— Ha bremañ, yaouankizou, eur ganaouenn hag eun abadenn goroll, a gemennas ar vestrez.

Den ne reas an asvan da glevout.

— Kana 'reot an taol mañ, emezi, en eur heja eur voutailhad rom plouz. Kemer ar werenn'ta, va mab kaer.

Ar paotr yaouank a ruzias.

— N'em eus ket ezomm, emezañ.

— Nag a c'heizou gant ar baotred en amzer hizio! Kavout a ri an dibab eus ar merc'hed.

Eur paotr yaouank all a nac'has; eun trede a nac'has evelto.

Hep mar ez oant en em glevet.



— Piou a gemero ? a c'houlennas ar wreg.

— Kas ar rom-se ganit, eme an ozac'h, na pa vefe nemet gant ar vez. Pec'hed ober fae war rom ken ker

Per, lesanvet an Trilonk, a astennas e zourn en eur grena. Ne oa ket krenerez anoued na krenerez kozni : pa ne veze ket a walc'h da eva e-lec'h e laboure, Per a rae eur c'housk e-tal ar bern plouz hag a zistroe d'ar gêr.

—Va merc'h-me, eme Ber, en eur dostaat ar werenn ouz e c'henou, va merc'h-me... a zo bet... klañv. Prenet em eus ... he buhez, en eur werza ... eur park ... va jao ... va jao ... hag ober tri ...tri devez falc'hat. Da rom ?... da rom... dal ! flaeria 'ra.

Ha Per a strinkas ar werenn ouz ar voger.

An ozac'h a c'hlazas.

Paotred yaouank a gasas ganto Per er maez hag a serras dor an ti war o lerc'h.

▼

Ne oa bet d'ar peurzourn na kanaouenn na koroll, ar pez a zo eun dismegañs evit eun tiegez a zoare.

▼

Ha d'an diskar-amzer pa grene an deliou melenet e lein ar skourrou, ha pa goeñve war ar c'hleuz ar bleuniou diweza, e serras Lotea he daoulagad e ti he zad hag he mamm. Ar maro a bokas d'ezi hag a gutuilhas bleuniou re livrin he divougenn eun deiz ma dremene war an oabl boull eur goumoulenn wenn.

Eus pep kêr, eus pep ti e teuas tud d'an douaridigez. Eiz plac'h yaouank, peder ha peder, a zougas ar c'horf dre garrhent ar gwezvoud. Ar vamm, eur strafuilh ouz he c'hlevout, a ouele a bouez-penn hag a semplas dirak dor ar vered. An tad a chome simu-

det, prennet e javedou, hag an diskiantegez o skedi en e zaoulagad. Hogen, pa welas lakaat ar fun dindan an arched, ha daou zen o tibrada ar c'horf evit e ziskenn en toull, e tennas eus e askre eur vlejadenn vraouac'hus. Dirak eur seurt kalonad, gwazed zoken a stagas da ouela.

▼

An ozac'h koz en em stleje d'ar gêr, mall warnañ degouezout gant aon mankout en hent. Daerou a zalle e zaoulagad hep gallout ruilha dreist ar malvennou. Sellout a reas en-dro d'ezañ, hag e kredas edo en eun hent dianav. Ar gwez a oa uhelaet o ment, kroummaet o gwaregou, kresket o skodennou ha kosaet o oad, ha heñ en em gavas, en eur spontadenn, dizeriet ha diamzeret. Deliou kras a finvas etre e dreid. En tu-all d'ar c'hleuz eun aneval a zaoulammas e strouez ar foz hag a drouzas er c'helenn.

— Pemoc'h! a lavaras eur vouez.

Kefiou an targosou a dridas war an oabl.

— Pemoc'h ! a hope an targosou.

An avel a c'houitellas en-dro d'ezañ.

— Pemoc'h ! a c'houitelle an avel.

Ar vein kizidik a skrijas da bep kammed dindan e dreid.

— Pemoc'h ! a skrije ar vein.

An hini koz a yeas buanoc'h. Ar moueziou euzus a rede d'e heul, a greske, a dregerne er parkeier, er c'hoadou, a damalle, a vrude...

— Pemoc'h ! a c'harmas eur vouez all.

An tad a zizac'has eus e sav e kreiz an hent. Klevet en doa fraez e poull e galon, mouez e verc'h Lotea o tamall he maro d'e bizoni.



Nann. Ene Lotea a oa pell diouz ar safarou douarel, pell diouz hor c'harrhentou...

▼

Evelato, pa dremenan e karrhent ar gwezvoud, poan am eus kredi n'emañ ket anal Lotea e frond ar bleuniou hag he mouez e boud an aezenn pa glevan bep gwech ar c'homzou a lavare d'in, p'edo harpet ouz man ar c'hleuz, en he hent diweza: Ne zigor ket bleuniou e geot ar Werc'hez.

J. RIOU.

# Ar Vugale Fall

*(Romant)*

I

An Ao. Korfdir a zegouezas gant an Ao. Kerdiner e traoñ ar straed Yann Maze, hemañ o tont eus al leurenn Wilson, ma oa bet o klevout keleier ha sonadeg uhelgomzer an *Dépêche,* egile o tont eus ar vali d'Ajot. Neb a anavez buhez kêr Vrest er bloaz 1927 a c'hell lavarout difazi e oa nebeut goude peder eur en abardaez. Nozi a rae, rak edod e miz-kerzu. Latari a rae ouspenn ; eul latar tano, avat, na oa ket evit sponta Brestad ebet. Leiz ar straed a vugale, plac'hedigou dreist-holl o tont er-maez eus ar skoliou, kerent ha mitizien deut d'o c'herc'hat. Tud a zoare. An Aotrounez Korfdir ha Kerdiner a dennas o zog dirak eun nebeut itronezed hag eun ofiser a vor pe zaou. Eur vatez koz a ziskenne etrezek ar vali, krog e dourn eur paotr bihan. Ar paotrig a zibune d'ezi eur marvailh en eur yez dianav.

— Ya, ya, ya, eme ar vatez.

Hag e stlake he botou-koad war ar riblenn.

An Ao. Korfdir a souezas.

— Moarvat e komz ar bugel-se brezoneg gant e vatez, emezañ e galleg, peogwir ne oa boas da ober gant yez all ebet.



— Iskis a-walc'h ! a respontas an Ao. Kerdiner.

Eur vatez all, eur renerez-vugale kentoc'h, a c'halve daveti eur paotrig all a oa chomet en a-dreñv.

— *Komm* ! emezi.

— Hounnez eo renerez aostriat bugale an It. R-, eme an Ao. Korfdir.

Bremañ edont war ar vali. Betek an aspled ez ejont, ha sellout ouz ar gouleier strewet er porzmarc'hadourez ha war al lenn-vor. O komz eus eun dra hag egile, eus al listri a oa e-barz hag ar re a oa er-maez, eus an dachenn nevez a oad o c'hounit war ar mor dirak ar c'hastell, eus ar pont bras a oad o sevel a-dreuz da veg an Elorn, eus ar votadegou da zont en nevez-amzer, e tizas an Ao. Breutaer Korfdir hag an Ao. Kabiten a Fourgadenn Kerdiner traoñ ar vali. Ha neuze pignat adarre. Eun dra bennak a oa o trei e penn an Ao. Korfdir.

— N'hoc'h eus ket klevet, emezañ, komz eus ar gelaouennig-se, anvet *Breiz Atao* ?

— *Breiz Atao* ? eme an Ao. Kerdiner. Petra eo se ?

— Eun ano brezonek, eme an Ao. Korfdir, a dalv kement ha... n'ouzon ket : « al lann alaouret », pe « ar bragou bras », pe me 'oar. Daou pe dri c'hrennard o klask distaga Breiz diouz Bro-C'hall.

— Distaga Breiz diouz Bro-C'hall ? Hag ar gouarnamant a lez...

— O, ... den ebet ne ra van outo. N'eus ket ouspenn dek den, moarvat, o lenn o zammig kelaouenn, ha pemp anezo da ober eur c'hofad plijadur diouti.

— Koulskoude, ma c'hellont embann eur gelaouenn, pelec'h e kavont an arc'hant ?

— Setu ar pez a c'houlennan. Hag an dra-mañ a ra diaes d'in. Ne vefen ket pell, etrezomp-ni, diouz kre-

di ez eo dourn an Alamaned pe Moskov dindan se. Pep tra 'zo a-enep Bro-C'hall a zo mat evito. E Breiz, avat, koll o foan ne reont ken.

— Ma vefen-me ar gouarnamant, eme an Ao. Kerdiner, e tapfen krog en tri c'hrennard-se, hag e tiskouezfen d'ezo penaos eo graet diabarz eun toullbac'h. Kolo, dour, ha bara sec'h, n'eus netra par da se da barea ar speredou direnket.

— Kement-se a c'hoarvezo, ma youc'hont re uhel. Hogen ne gav ket d'in e talv re ar boan teurel evez outo. Breiziz a zo, hag a vo pell amzer c'hoaz, gwella servijerien Bro-C'hall. Ne gav ket d'eoc'h ?

Ne voe mui lavaret netra diwar-benn *Breiz Atao* ha Breiz. An daou zen a stagas da gomz a-zivout traou all. Hogen eun arvarig souezus, eun damskeudig a arvar, a oa en em silet en o c'halon. Karet en dije an Ao. Kerdiner kenderc'hel gant e c'houlennou. Netra nemet eur vez espar a vire outañ, ha ne ouie ket petra lavarout. Evit an Ao. Korfdir, n'en doa mui netra da lavarout kennebeut. Pe gentoc'h, e oa trubuilhet eun tammig, muioc'h eget ma kare. Eus an holl draou en doa lavaret adal ar beure, meur a dra, a sante hep hen anzav, a oa dibouez e-kichen an dra-se. Evel-se e teu d'imp eun alberz eus eur riskl bennak dirazomp, a-raok d'imp gouzout mat petra. Skañv ha dibreder en doa klasket komz. Hag e sante en doa kuzet, treuzwisket eun dra bennak. M'en dije selaouet aketus ouz ar vouez eeun en e galon, na skañv na dibreder n'en dije komzet. Ne gare ket Korfdir kennebeut an doare en doa bet Kerdiner da respont.

Kimiadi a rejont. Dindan al latar o tevaat, e chomas ar vali digenvez, hep trouz ebet mui nemet, e tro diri ar porz-marc'hadourez, mont-dont ar besketaerien o chaokat brezoneg en avel.



II

E ti an Ao. Korfdir, e straed ar C'hastell, edod o paouez serri an nor war gein ar weladennerez diweza. An It. Korfdir a oa aet er sal-debri da azeza e-kichen an tan. Edo an doriou digor en diabarz, ar vatez o vont hag o tont, eus ar sal-degemer d'ar sal-debri hag ac'hano d'ar gegin, o renka an tasou-te, an asiedou-gwestell, al loaiou bihan, ar gwispidou, hag o tresa an daol tra ma poaze koan war ar forn aezennleski, o leunia ar rannad-ti a-bez gant c'houez ar soubenn hag ar rost. Ar c'hoadaduriou, an arrebeuri, ar paper-moger a oa delt hag aveliou-sil a rede hag a droielle e pep korn, o heja goustadik ar pallennouprenestr hag o sevel follennou ar c'helaouennou askign war ar wrierez. An It. Korfdir he doa stardet he frileuzenn en-dro d'he diskoaz, o follenna diaked eur gelc'hgelaouenn wiskamantou merc'hed, hep teurel nebeut a van ouz labour ar vatez. Houmañ, botou kolo, spoue ha feur-konikl eus ar seurt a reer meotigou anezo ouz he zreid, a yae didrabas ha nebeut a diz warni. Goullo penn an It. Korfdir. Goullo evel eur gornigell alaman echu ganti he zroiou. Eus kement a oa bet meneget e kelc'h an itronezed dastumet er saldegemer etre teir eur ha c'houec'h eur hanter, ne gounae netra, nemet eun dra pe zaou hepken hag ar peurrest luziet-holl. Komz a oa bet diwar-benn ar priennou a c'hiz nevez graet e Kemper bremañ gant arzourien yaouank a Vreiz. Ne gare ket poderez Kemper, eme an It. Korfdir, nag a c'hiz koz nag a c'hiz nevez, ha netra breizek ne zeufe en he zi. Komzit

d'in eus ar podou am eus gwelet 'er *Printemps*, p'oun bet e Paris e miz-gwengolo gant va fried... Ha Diskouezadeg ar C'hinklerez ?... Soñj hoc'h eus ?... An It. K- he doa degaset ganti priennou hag arrebeuri kaer eus Mainz... Traou alaman !... Pounner!... Ne garomp ket an traou-se e Bro-C'hall... Muioc'h a vlaz hon eus... N'eus ket par da Paris... Daoust hag ho pried a fell d'ezañ c'hoaz prena eun dastumer-skinsonerez ?... Prenet hon eus unan, hon eus lakaet en eur c'houfr giz Vreiz... Evel-se e vo mat en ho sal-debri... Dres ! en hor sal-debri emañ... Klevout a reer mat Daventry... Ne glever ket ken mat an Tour Eiffel... E ti an Ao. B. e klever kalz gwelloc'h...

Kammedou pounner war an diri. An Ao. Korfdir o tont e-barz. Klevet emañ o lakaat e dog hag e vantell a-ispilh er rakkambr. Dont a ra er sal-debri. Azeza e-tal an tan, en eil kador-vrec'h e-keñver e wreg.

Tenna a reas e eurier-godell :

— Seiz eur dek, emezañ, ha Rojer n'eo ket deut c'hoaz !

III

— Me 'lavar d'it eo embannet.

— Ne oa ket degouezet da greisteiz.

— N'eus nemet mont da welout.

— Kae e-barz, neuze, da c'houlenn.

— Sell ! me 'zo sur ez eo an niverenn nevez.

Rojer Korfdir a yeas e-barz ha dioustu e-maez ar stal-vutun, diou niverenn *Breiz Atao* en e zourn.

— Dal! emezañ d'egile.

Ha kuzet raktal ar c'helaouennou e seier-levriou an daou skoliad.

— Kenavo, Kerdiner.



IV

Noz, degas d'imp ar peoc'h douna. Peoc'h ar c'housked d'ar re-mañ, peoc'h ar studi d'ar re-hont. D'an Ao. Korfdir, astennet war e gein, dare da roc'hal, degas peoc'h ar c'housked. D'an It. Korfdir, he bleo trouc'het a-fuilh war ar blueg, harpet he foanbenn war he brec'h noaz kuilh, degas peoc'h ar c'housked. Da Rojer Korfdir, degas peoc'h ar c'housked; emañ *Breiz Atao* klenket mat dindan e bennwele. Degas peoc'h ar c'housked d'ar vatez : emañ gwall strafuilhet, rak piou 'oar ha distro e vo ar *Kabyle* gant he martolod a-benn ar gorolladeg disadorn ? Degas peoc'h ar c'housked d'an Ao. Kerdiner, er gambr leun a glezeier, a saezou kontammet ha digontamm, a gerniel frikorneged hag a zent reuniged-hirzantek. Da vamm-gaer an Ao. Kerdiner, degas peoc'h ar c'housked, rak an itron gaez, didrouz hag hegarat hag habask, a zo bremañ erru koz, ha sounn eo mellou he glin, ha derc'hel an ti kempenn gant daou waz e-barz hag eur vaouez-karg hepken o tont diou eurvez bep mintin ha c'hoaz ne zeu ket ar sul a zo tenn d'he oad hag an Harteloire a zo pellik diouz ar c'hoc'hu hag ar marc'had.

Seni a ra al laz-goulou er c'hazarniou tro-war-dro.

E kambr Alan Kerdiner, war ar gador, harp ouz ar gwele, ez eus eur c'houlaouenn-goar war enaou. Ar gleuzeur-dredan a zo re lintrus, hag e c'hellfe e dad gouzout emañ c'hoaz o labourat. En deñvalijenn emañ ar gambr, nemet ar c'helc'hiadig sklerijenn-se war azezenn blouz ar gador, ha war e zaouarn, ha war e levr, ha war gigennou e zremm antellet, ha war e vleo ha war bevenn ar gwele, o teurel skeudou ramzel an daol ha keinou ar c'heder e-touez kilblegou iskis an arrebeuri, hag o vale dre strad ar pladou kou-

evr ouz ar voger, ha torzell ar pres ha beskell ar melezour. Emañ ar bugel, ken na skuiz e zaoulagad, e-kreiz an dilavar, o lenn *An Aotrou Bimbochet.*

V

D'an hevelep koulz end-eeun, tabut ha tousmac'h a save e tavarn an intañvez Bozog, er porz-marc'hadourez. Tost d'ar prenestr dilufret gant ar vrumenn, edo eun den yaouank, eur micherour diouz e welout, hag eur martolod eus merdeadurez-vrezel Bro-C'hall, azezet keñver-ha-keñver, diou werenn ha diou voutailh vier goullo dirazo. Edo ar micherour o komz, hag ar martolod o selaou, o tigeri e c'henou eur wech an amzer hepken, hogen mez ennañ, hervez doare, ha nec'hetoc'h-nec'heta dre ma kendalc'he egile. En diwez, e kuzas ar martolod e zremm etre e zaouarn, helmoet war an daol. Dre eurvad evitañ, trei kein a rae d'ar sal, d'an intañvez hag he matez o torcha hag o rimia gwerennou ha loaiou a-dreñv d'an daol-gont, ha d'ar pemp paotr azezet ouz eun daol all er c'hogn. E vignon, avat, a daole meur a sell outo bep ma komze, hag ec'h uhelae e vouez da veza klevet, ken na zeue e gomzou heñvelmik ouz eur brezegenn. Gwir eo e oa deut a-benn eus e venoz, rak tevel a raent holl, ha selaou.

— Me 'lavar d'it, emezañ oc'h ober van da gomz nemet ouz ar martolod, er galleg-se a vez klevet gant ar bobl vunut e Brest, hag a skiltr evel brezoneg, tremen poent eo d'imp teurel an holl C'hallaoued-se ermaez. Biken ne vo graet netra amañ, keit ha ne vo ket Breiz digabestr. Me 'lavar d'it, ma vefe brezel adarre, e vefe eun abadenn all amañ eget ar brezel tremenet.



Eus ar pemp paotr er penn all da sal an davarn, — pesketaerien, — tri a oa yaouankik-flamm, ha daou a oa koz. An daou goziad a selaoue, o sacha war o c'herniel-butun, eur mousc'hoarz war bleg o muzellou. War dremm daou eus ar yaouanka e oa eur mousc'hoarz o ledanaat tamm-ha-tamm. Unan anezo, avat, eun den hir ha treut, d'ezañ eur fri-skoul hag eun dremm lemm evel eur goñtell, a starde e vuzellou moan, droug ennañ.

— N'eus nemet lakaat Breiz digabestr, emezañ hep sellout ouz nikun, nemet eeun dirazañ, ha lezel ar veleien d'ober o mistri evel gwechall.

An daou besketaer yaouank a zirollas neuze da c'hoarzin kreñv. Evit an daou goziad, ne rejont netra, nemet tenna o-daou a-gevret o c'herniel diouz o genou, tufa, hag o sanka en o genou adarre.

Ar micherour a oa troet war-du e vignon.

— Tud sot a zo war an douar evelato.

— Deomp, eme ar martolod a vouez izel. Pet eur eo bremañ ?

— Tud 'zo a garfe debri kolo da larda re all, eme eur pesketaer.

— Tud sot a zo war an douar, eme ar micherour a-nevez, uheloc'h, o deus aon da veza touzet gant ar veleien, hag en em lez da veza touzet gant ar C'hallaoued e-giz...

— Ac'hanta! eme paotr e fri-skoul. Te 'c'h eus ar gwir da zisplega da venoz, ha me 'm eus ar gwir da zisplega va hini. Breiz ha Bro-C'hall n'int nemet sorc'hennou eus an amzer dremenet, ha n'eus nemet ar veleien da lakaat trouz da sevel diwar-benn an traou-se, da skraba gwelloc'h ho kroc'hen. Hizio, n'eus nemet eun dra : tud paour ha tud pinvidik. Breiziz ha Gallaoued, pe Alamaned pe Saozon, holl

a zo heñvel. Dre-holl bourc'hizien o veva diwar labour ha c'houez ar vicherourien.

— Ma vefe Breiz digabestr, ne vefe ket kement a reuz e-touez ar vicherourien. Gwir eo, ez omp debret gant ar vourc'hizien, hogen gant bourc'hizien Vro-C'hall, gant ar vourc'hizien a zo e penn gouarnamant Bro-C'hall, perc'henned vras an Hanternoz ha Saint-Etienne, ha...

— N'eus ket a vourc'hizien e Breiz eta? Ha da vignoned ar veleien neuze ?

— Me 'lavar d'eoc'h oun a-enep d'ar veleien, kement ha ma c'hellit beza, ne vern pehini ac'hanoc'h, eme ar micherour.

Trouc'het krenn e voe ar gomz evit eur pennadig e genou ar besketaerien gant ar souez.

— Ya, eme ar micherour, ha ken a-enep d'ar vourc'hizien, ha boutineler kement ha ne vern pehini ac'hanoc'h. A ne vir ket ouzin a veza eur Breizad mat, hag a c'houlenn frankiz Vreiz. Er c'hontrol...

— Eun iskis a voutineler, a lavaras unan eus ar baotred all, a zo a-enep d'ar veleien ha d'ar vourc'hizien, hag a lavar evelto.

Hag e c'hoarzas ar pemp en dro-mañ.

— Pa lavaran d'eoc'h oun boutineler ! eme ar micherour o sevel, ruz e benn, e zaouarn serret war an daol.

Ar martolod a lakaas e zourn war brec'h e geneil.

— Aotrounez, eme perc'hennez an davarn, n'oc'h ket mat da vont d'en em ganna. Klevet em eus kalz traou abaoe m'oun amañ, hogen biskoaz n'em eus klevet kemend-all. Petra eo ar c'hontou-se diwarbenn Breiz ? Ne ouzon ket petra 'c'hoarvez gant an dud bremañ, biskoaz n'eus bet kement a ziotachou o redek !



Ar pemp pesketaer a c'hoarzas, sioulik ar wechmañ, evel gounezer eur prosez o klevout ar varnedigez.

An daou vignon a yeas er-maez.

## VI

A-hed ar straedou goulaouet fall e kendalc'hjont da zivizout, ar martolod Renan, hag Erwan ar micherour. Ha daoust d'al latar a ziskenne stank war o diskoaz, ez ejont war-raok, lezirek, enkrez en o c'halonou. Erwan, a oa tavet pell amzer, en doa staget da gomz adarre. Renan ne responte ket. En diwez e lavaras goustad:

— Ne dalv ket ar boan, emezañ, arguzi gant ar rese. Ne ouzont netra, ha koll krenn e amzer eo displega dirazo traou na intentont ket. Kenta tra hon eus d'ober eo deski, studia hon-unan, ha lezel ar rese da vont. En deiz ma vo e Breiz eur strollad tud desket war draou ar vro, he yez, he douaroniez, hec'h istor, ezommou he fobl, neuze, ne vo ket saveteet, hogen tost bras da veza.

Bep gwech ma komze Renan en doare-se, a vouez fraez ha boud, damizel koulskoude, nec'het e teue Erwan, ha ne ouie ket petra respont, o santout, marteze, eun dra bennak en e vignon dreist d'ezañ. Hag e teue leun a zoujañs, ha mezek war eun dro, evel o selaou ouz mouez eun diouganer. A-dreuz da vouez Renan, ahont, en eun tu bennak, e hañvale d'ezañ klevout mouez ar ouenn.

— Kement-se a zo mat, eme Erwan rec'het, evit an dud pinvidik, pe ar re a zo chomet pell er skoliou, pe ar re eveldout, Renan, a gar ar studi hag a vez bepred sanket o fri el levriou. Me a zo ret d'in komz. Pa

'm eus eur soñj em spered, e rankan hel lavarout. Hag en em ganna gant ar re a ra goap ouzin pe na fell ket d'ezo kompren.

— Ne vo ket saveteet Breiz gant an dud pinvidik, a respontas Renan, sioul ha kompez e vouez, hogen gant labour ha studi ar beorien, tud vunut eveldomp, kouerien ha micherourien. Setu va c'hredenn. Bourc'hizien a zo, e gwir, o pledi gant ar brezoneg, gant istor Breiz, ha gant an emzao. N'eus nemet bourc'hizien, koulz lavaret, zoken. N'em eus kasoni ebet outo. Hogen, eur vez eo d'imp, Erwan, eur vez eo. Me 'garfe gwelout Breiz difennet gant ar werin. Neuze ne vefe mui kavet tud da lavarout, evel an dioded-se, n'eus nemet beleien o c'houlenn he frankiz da c'hellout mac'homa gwelloc'h an dud dizesk ha paour. Neuze e vefe diskouezet n'omp ket ni, broadelerien Vreiz, paotred an amzer dremenet, hogen paotred an amzer bremañ, paotred an amzer da zont.

Glac'har a grene e mouez Renan, hag e teue ar c'homzou gant poan eus e gorzailhenn.

— N'omp netra, n'oun netra. Hag e fell d'imp ober pep tra. N'hon eus nag arc'hant na levriou. N'hon eus nemet *Breiz Atao*.

O sellou a goueze war al listri-brezel staget a-hed glannou ar stêr. Edont war ar pont. Eus ar c'hastell teñval, pounner, damskeudennet er c'hreisteiz, betek brec'h ar c'havr vras spurmantet en hanternoz, toennou ha talbennou hir an arsanailh war ar c'hrec'hiou, ne zistroe daveto nemet sellou estren digar. Strafuilhet e oa Erwan. Ne gare ket pa droe ar gomz evel se. Ma klaskas sederaat eun tammig :

— Eun deiz, emezañ o tiskouez al listri, ar re-se ivez a vo d'imp. Neuze, bec'h d'ar C'hallaoued!



— Ha kendalc'het ec'h eus, eme Renan, da zeski ar brezoneg ?

— Ne c'hellan ket, Renan. Ar geriou ne sankont ket e-barz va fenn. Pa 'z in da di va moereb e-pad an eost e teskin sur a-walc'h. Rak evit lakaat va mamm da gomz brezoneg ganin, netra d'ober. Ne gompren ket petra 'fell d'in, hag aon he deus rak va c'hoar, na ra nemet goap ac'hanomp.... A ! emezañ o huanadi, n'eo ket eur vicher beza eur Breizad en deiziou-mañ!

(*Da genderc'hel*).

R. HEMON.

# Envorennou Beaj

*(Kendalc'h)*

E penn ar vanell e weler ar skalierou dero, ledan ha kaer-kenañ, eun nor o skei war al liorz, hag, en tu kleiz, eun daol vras ma lakaed warni an tokou hag ar mentell. A-us d'ezi delwennou e maen-marbr gwenn, hag en tu-all, ouz ar skalierou, eun adskeudenn e maen-marbr eus delwenn vrudet ar *Galian o vervel* (67). Pa drôer war an tu kleiz, e kaver al levraoueg. Golôet eo penn-da-benn ar muriou anezi a levriou ha diaes e vije bet dizolei da genta, e-touez al levriou-se, ar renkadou na oa anezo nemet fals-levriou (68). Eun nor-guz eo ma c'heller mont drezi eus al levraoueg d'ar sal e lec'h ma oa ar piano.

Dre ar skalier vras e pigned d'ar solieraduriou. E

(67) An delwenn hen-amzeriat a zo miret e Rom, e Mirdi ar C'hapitol (*Museo Capitolino*), er sal anvet « Sal ar C'hlezeiataer » (*Sala del Gladiatore*). Kamm-anvet ez oa bet da genta an delwenn « Klezeiataer o vervel » hag e vez dalc'het d'ober anezi *gladiatore moribondo* war al luc'hskeudennou kaer a vez gwerzet da weladennerien ar Mirdi, S. Reinach, *les Gaulois dans l'Art antique*, Paris, 1889, pp. 8-11 (diwar *Revue archéologique*); Von Bienkowski, *Die Darstellungen der Gallier in der Hellenistischen Kunst*, Wien, 1908, pp. 2-3.

(68) A-zivout ar c'hiz da liva renkadou-levriou war panellou-prenn, lenn A. Cim, *Le Livre, historique, fabrication, achat, classement, usage et entretien*, II, p. 260; V, pp. 367-8.



randdi kleiz ar c'henta solieradur ez oa kambrou an itron Herbert, hag a-zehou chapel ar c'hastell ha kambrou all, en o zouez va hini-me. E-barz ar chapel ez oa bet lakaet banniel Breiz-Izel ha savet em eus en e enor eur pennad-barzoniez a vezo kavet pelloc'h.

Bras-meurbet ez eo al liorz en-dro d'ar c'hastell, anezi eul liorz giz Bro-Saoz, gant aleziou kammigellet, gwez koz, uhel ha bodennek, brouskoadou stank ha flourennou glas n'em eus gwelet par d'ezo e neblec'h. Evit o derc'hel a-ratre ez oa eur C'hembread mac'hagnet e c'har goad. Da lakaat en-dro e drouc'herez-c'heot, ez oa gantañ eun azen. Ar wech kenta m'o gwelis, e voe spontet an azen n'ouzon ket gant petra, ha heñ o redek a-herr. Paket er siblennou, ar paotr e c'har goad a voe skôet d'an douar. Deredek a ris dioustu da rei dourn d'ezañ da sevel. Evel-se eo e ris anaoudegez gant unan eus va mistri-skol, rak er skol-sul e kavis anezañ diwezatoc'h, e-touez ar re a zeske d'ar re yaouank ar Skritur-Sakr, e chapel methodistiz Llanover.

E-kreiz unan eus ar flourennou glas-se, e-kichen ar c'hastell ha dirak al levraoueg, ez eus eun dervenn vras a gomze Daniel koz anezi gant doujañs: « Dervenn Llanover eo, » emezañ, evel pa vefe stag ouz ar wezenn buhez ha brud an tiegez. En-dro d'an dervenn ez oa eur menk pe azezenn c'hlazur e lec'h ez oa dudius d'in mont da ziskuiza gant ar piz bleuniet c'houez-vat o wialenni a bep tu en-dro da gef ar wezenn.

El liorz end-eeun, eur pennad diouz ar c'hastell nevez, e weler ar c'hastell koz anvet *Ty Uchaf*. Bihanoc'h eo eget ar c'hastell nevez, outañ eur porched gwerennet heñvel ouz eun heolienn pe *veranda*,

hag ennañ ar c'hambrou ma vevas pell-amzer ar barz Carnhuanawg a genlabouras gant Ar Gonideg da drei ar Vibl Santel e brezoneg. Evel Iolo Morganawg, ez oa Carnhuanawg douget-tre d'an drouized koz. Savet en doa en eur c'horn distro eus al liorz eun daolvaen hag eur maen-hir heñvel ouz ar re a weler ken stank e Breiz.

Pelloc'h eget *Ty-Uchaf*, e kaver eul lenn vras, en he c'hreiz eun enezenn, ha war an dour anezi bagou eus an doare a anver *corwg* e kembraeg (liester *corygau*). Graet ez int a wial plezet e stumm eur c'havell bras ha goloet a lien teret. Lec'h a zo enno evit eun den hepken, daou d'ar muia, nemet dibaot ez eer daou enno. Skañv-meurbet ez int hag eun deiz e welis va mignon Johnson o tougen unan anezo war e choug. Johnson a blije d'ezañ ober baleadennou war ar lenn-se hag e ambroug a raen bep gwech. Sevel a raemp en eur vag prenn, hag, e-keit ha m'edo Johnson o roeñvat (eur roeñver dispar a oa anezañ), n'em boa nemet kousket d'ober pe sellout ouz ar pesked en dour hag ouz ar riblou bleuniet. Ar bagou kouc'h lien, i, ne dalvezent ket da valea, hogen da besketa. Eur mignon all am boa er c'hastell hag a rae ganto da siliaoua. Treanti a rae ar siliou diwar e gorwg war-bouez eun doare baz forc'hek anavezet gant Gwenediz a ra anezi *trezenn* (69).

Pa 'z eer eus *Ty Uchaf* d'al lenn, e tremener ebiou d'eur strinkad-dour o tarza eus a greiz eul laouer gelc'hek maen-benerez. *Pystill* a reer anezañ e kembraeg. Netra bravoc'h eget al lagad dour-se,

(69) Daniel a rae eus ar silienn *yslwan* e lec'h *llyswen* a zo ar furm reiz. Distaga a rae ivez *derwan* e-lec'h *derwen*.



sioul ha treuzwelus, en em gemmesk ennañ skeudenn an oabl glas ha deilhadur ar gwez bras.

Eun eil liorz a zo, e Llanover, keit-ha-keit gant ar genta, en-dro d'ezi eur voger uhel: eul louzaoueg eo. E penn al liorz-mañ, eun den akuit war e vicher, Rhys e ano. Ouspenn gounit a bep doare louzeierkegin ha frouez, em eus gwelet gantañ, e tiez gwerennet ha brout (70), frouez na ziwanont nemet er broiou tomma, evel an avalou-anana. « Ar re-mañ, eme Rhys, a zo gwelloc'h blaz d'ezo savet evel-se dindan gwer eget ar re a ziwan anezo o-unan e brotramor ».

## XI. — E Llanover (kendalc'h)

STER WYSG HAG AR PONT HENT-HOUARN WARNI. — PAKET GANT AN TREN P'EDOMP O TREUZI AR PONT. — EUR VALEADENN D'AR MENEZIOU ANVET *BANNAU BRYCHEINIOG.*

Stêr Wysg a dreuz al liorz hag alies ez oun aet a-gevret gant Johnson d'ober baleadennou war ar glannou anezi. Johnson n'oa ket hepken gouiziek war yezou ar Sav-heol : eun iwerzoneger a zoare e oa ouspenn ha digantañ end-eeun eo e teskis ez eus e *Wysg* an hevelep pennrann hag e *whisky* (1). Di-

(70) E brezoneg, e lavarer c'hoaz *glaou brout, ludu brout* e lec'h « glaou, ludu tomm ». E kembraeg, e reer *ty brwd* « ti-brout » eus an tiez-gwer goret ma sav enno al liorzourien ar plant kizidik a gresk anezo o-unan e rannou kehederel an douar.

(1) « Gwin-ardant » e saozneg.

gant Iwerzoniz eo o deus ar Saozon kemeret ar ger *whisky*. Evit stêr Wysg e reont *river Usk* anezi (2).

E Llanover n'eo ket c'hoaz gwall ledan ar Wysg : eun dek metrad treuz he deus tost-da-vat. Eun deiz ez ejomp pell evel-se, er maez eus al liorz, a-hed ar stêr, a-dreuz pradeier. War ar c'hlann anezi e weler stank eur seurt louzou n'em eus gwelet nemet eno: *troed yr ebol* « troad-ebeul » eo ano al louzou-se a zo glas-moug ha ledan o deliou. Dont a rejomp betek pont an hent-houarn. Eur pont korzennek eo, hir, uhel a-us d'an dour, ha setu ni o krapat a-hed ar savenn m'edo diazezet warni al linenn. N'oamp ket ar re genta ouz hen ober : « Pesketaerien ar vro, eme Johnson, a zo boas da vont dre ar pont eus an eil ribl d'egile, » hag e tiskouezas d'in tachou houarn hir a oa bet sanket ganto e lostenn ar pont da aesaat pignat war-c'horre. Ober a rejomp evel ar besketaerien, ha setu ni en eur seurt kaoued houarn a rae en-dro d'imp korzennadur ar pont. A-greiz m'edomp o treuzi, setu eun taol c'houitellerez o skiltra en aer hag eun tren oc'h en em ziskouez er penn all d'ar gaoued. Penaos ober ? « Grit eveldoun ! » eme Johnson, ha heñ end-eeun, p'edo an tren o tont warnomp, oc'h ober eul lamm eus al linenn m'edomp warni war eur genlinenn en he c'hichen n'em boa ket gwelet em strafuilh. Santout a ris avel an tren o tremen e-biou e-keit ha ma plege hag en em warie ar pont houarn dindanomp.

Chom a ris eun eiz deiz bennak va-unan-penn gant ar Fusteg e Llanover, aet m'oa ar re all pep hini diouz e du. Bourgault-Ducoudray, hag en doa kemeret an ano-barz a *Cynt-anaw* « Kent-anao » (1), c'hoant d'ezañ da dizout ar c'hentanao-se, a oa aet d'ar Wezva : brud a zo e Kembre e c'heller tizout an awen dre dremen an noz war benn ar Wezva. Jaffrennou a oa e Ffestiniog, e ti e vignon John Kelt Edwards, eul liver yaouank a Gembre, bet o studia al liverez e Paris, e Skol an Ijinou-Kaer ha dindan Bonnat, hag a zo deut da veza brudet-bras abaoe e Breiz-Veur (3). Ar Vrezoned all goude tremen eun dervez e Llanover, a oa aet en o hent da zistrei da Vreiz.

(2) E rannou all a Vreiz-Veur, bet saoznekaet, *Wysg* a zo aet da *Esk*.

(*da genderc'hel*)

F.VALLEE.

(1) Da lavarout eo « anao a wechall ». Sellout uheloc'h,

(3) Diwar-benn John Kelt Edwards, lenn Jaffrennou, *Ganedigez eun Emzao*, Keraez, 1912, pp. 159-62.

# Skrapadeg Saoud Koualnge

*Staga a reomp da enbann hizio ar brudeta hag ar pouezusa marteze eus danevellou-meur Iwerzon. « Skrapadeg Saoud Koualnge » eo evel kreizenn ar strollad danevellou a-zivout Bro-Ulad. Ar gosa eo, war a greder. Ken abred hag an eizvet kantved ez eus abeg da gredi e oa savet. Deut eo d'imp dre eur skrid eus an navet kantved, adaozet en unnekvet hag en daouzekvet. Hervez ar geltiegourien e vije bet stummet a-raok an eil kantved ha miret e-pad pell amzer a c'henou da c'henou.*

*E-kichen « Skrapadeg Saoud Koualnge » ez eus eur bern addanevellou, evel « Diskuliadur ar Skrapadeg », « Navedad Uladiz », « Dael an Daou Voc'her ». h. a, a lakaimp e brezoneg diwezatoc'h ma c'hellomp.*

*Emañ hol lennerien o vont d'ober anaoudegez gant tud-veur ha kadarnidi disheñvel diouz ar re o deus kavet en danevellou hon eus troet betek-hen, nemet « Tonkadur Bugale Usnac'h ». Da gompeza an hent d'ar re a gavo an danevell-mañ eun tammig hir ha luziet, ez eus bet lakaet eun diverradur a-raok pep pennad. An diverradurioù-se a vo advoulet e pep niverenn betek ma vo echu an danevell.*



## I. — AN EMZIVIZ WAR AR BLUEG

*Ailill, roue Bro-Gonnac'ht, hag e wreg Mev o tivizout en o gwele da c'houzout pehini eo ar pinvidika anezo.*

Eun dro bennak ec'h aozas Ailill ha Mev o gwele roueel e kreñvlec'h Krouac'han, e Bro-Gonnac'ht. Sed an emziviz o devoe war ar blueg.

— Klev eul lavar gwir, maouez, eme Ailill, pinvidik eo gwreg eun den pinvidik.

— A zo gwir hep mar, eme ar wreg. Perak, avat e teu ez penn ar menoz-se ?

— Setu, eme Ailill. Pinvidikoc'h out hizio eget en deiz m'az kasis ganit.

— Pinvidik e oan a-raok, emezi.

— N'hon eus klevet netra, eme Ailill, ha n'anavezomp netra diwar-benn se. Madou maouez az poa neuze, hag eus ar rannvro nesa e teue enebourien da laerez ha da breizata war da zouarou.

— Naren, a lavaras Mev. Roue-meur Iwerzon e oa va zad, Eoc'haid Feidlec'h, mab Find, mab Findoman, mab Finden, mab Findguin, mab Rogen Ruz, mab Rigen, mab Blatac'ht, mab Beotac'ht, mab Enna Herrus, mab Aengus Turbec'h. C'houec'h merc'h en doa : Derbre, Etne, Ele, Klotru, Mugain, Mev. Me eo an haela hag an uhela ganet anezo holl, dreist d'ezo holl e largentez hag e madelez, dreist d'ezo holl er stourm, en emgann hag er gad. Me eo am boa pemzek kant goprad roueel, mibien harluidi diouz o broiou ha ken

lies a vibien tud-a-dra eus ar vro. Ha dek gwaz a oa gant pep goprad, ha nao gwaz, eiz gwaz, seiz gwaz, c'houec'h gwaz, pemp gwaz, pevar gwaz, tri gwaz, daou waz, eur gwaz gant pep unan anezo. Setu gward boutin an ti, a lavaras Mev. Ha setu perak e oa bet roet d'in gant va zad unan eus pemp rannvro Iwerzon, rannvro Krouac'han. Setu perak ivez e reer Mev Krouac'han ac'hanoun. A-berz Find mab Ross Ruz roue Bro-Lagin e teujod d'am goulenn, hag a-berz Kairbre ar C'hadour mab Fac'htna Galloudek roue Uladiz ; a-berz Eoc'ho Vihan e teujod ivez, ha ne dis ket. Rak me eo a c'houlenne eur c'hinnig-dimezi espar, na voe biskoaz goulennet digant eur gwaz en Iwerzon : eun ozac'h diarboell, diwarizi ha dizaon. Rak ma vije bet arboellus va ozac'h, n'hor bije ket klotet an eil ouz egile, o veza ma 'z oun-me diarboell war va frofou, hag eur vez e vije d'am pried ma vijen brokusoc'h egetañ, tra na vije dizenor ebet d'ezañ ma vijemp ken brokus ha ken brokus hon-daou. Ma vije bet aonik va fried, n'hor bije ket klotet gwelloc'h an eil ouz egile, rak me a dorr va-unan-penn ar stourmou, ar c'hadou hag ar c'hannou, hag eun dizenor e vije d'am pried kaout eur wreg buhezekoc'h egetañ, tra na vije dizenor ebet ma vijemp ken buhezek ha ken buhezek hon-daou. Ma vije bet gwarizius va fried, n'hor bije ket klotet an eil ouz egile kennebeut, rak morse n'oun bet hep eun ozac'h e skeud ar c'henta. Kavet em eus, avat, eur pried dereat: te, Ailill mab Ross Ruz Lagin. Ne oas ket arboellus, ne oas ket aonik, ne oas ket gwarizius. Da ginnig-dimezi, — daoust n'eo ket d'ar wreg paea, — em eus roet d'it harneziou-brezel daouzek gwaz, eur c'harr o talvezout kement ha seiz kemeriadez, led da zremm en aour ruz, pouez da arvrec'h kleiz en arem gwenn. Neb a lakafe mez ennout, pe



vrouez, pe anken, ne c'hellez kaout digoll digantañ hep m'am befe digoll ivez, a lavaras Mev. Rak eur gwaz out o veva war dra eur vaouez.

— N'eo ket evel-se, eme Ailill. Daou vreur am eus, avat, unan o ren e Tamar hag egile e Bro-Lagin : Finn e Lagin ha Kairbre e Tamar. Lezet em eus ganto ar rouantelez, o veza ma oant va breudeur hena. Hogen ne oant ket trec'h d'in e largentez ha madelez. Biskoaz n'em eus klevet ano eus eur rannvro a Iwerzon a vefe tra eur vaouez, nemet ar rannvro-mañ hepken. Deut oun eta ; kemeret em eus ar rouantelez war-lerc'h va mamm, Mata, merc'h Vuresk, merc'h Vaga, ha petra gwelloc'h a c'helljen kaout da rouanez nemedout, merc'h roue-meur Iwerzon ?

— Pe wir eo pe n'eo ket, a lavaras Mev, brasoc'h eo va finvidigez eget da hini.

— Souezet oun a se, eme Ailill, rak nikun n'en deus muioc'h a deñzoriou, a binvidigeziou hag a vadou egedoun, ha n'anavezan nikun en defe.

## II. — NIVERADUR AR MADOU

*Niveret madou Ailill ha madou Mev, kevatal int kavet. Nemet Aillill en deus ouspenn eun taro burzudus, anvet ar Gwenngornieg.*

Degaset e voe da Ailill ha Mev o zraou didalvoudeka, d'ezo da c'houzout pehini en doa ar muia a deñzoriou, a vadou hag a binvidigeziou. Degaset e voe d'ezo o sailhou, o c'hibellou, o listri houarn, o ficheriou, o beoliou-troad, o listri dourgennek. Degaset e voe d'ezo o gwalennou, o zroiou-brec'h, o bizou-meud, o braoigou aour hag o dilhadou, mouk ha glas, du ha

gwer, melen ha louet ha marellet, gell, briz ha roudennet.

Degaset e voe d'ezo o zropellou stank a zeñved eus ar parkou, ar pradou hag ar plaenennou. Niveri-diniveri a rejod anezo, ha kavet e voe e oant kevatal e ment hag e niver, nemet e tropellou Mev e oa eun tourz dispar a dalveze kement hag eur gemeriadez, hogen kenkoulz tourz a gavjod e-touez tropellou Ailill.

Degaset e voe d'ezo o c'hezeg, o mirc'hed hag o roñsed eus ar pradou hag ar parkou. E tropellou Mev e oa eur marc'h dispar a dalveze kement hag eur gemeriadez, hogen kenkoulz marc'h a gavjod e-touez tropellou Ailill.

Degaset e voe d'ezo o zropellou stank a voc'h eus ar c'hoadou, an traoniennou hag ar strouezegou. Niveret hag adniveret hag anavezet e voent. Eun tourc'h dispar a oa gant Mev, hogen eun all gant Ailill.

Degaset e voe d'ezo o zropellou saoud, o zorkadou chatal eus koadou ha gouelec'hiou ar rannvro. Niveret hag adniveret hag anavezet e voent. Kevatal e oant e ment hag e niver. Hogen eun taro dispar a oa evit buoc'henned Ailill, leue eur vuoc'h a oa gant Mev. Ar Gwenngornieg a raed anezañ. Hogen n'en doa ket karet chom war dra eur vaouez hag aet kuit e oa e-touez buoc'henned ar roue.

Ha Mev a voe heñvel d'ezi beza hep eur gwenneg, peogwir n'he doa ket a daro par d'ezañ evit he buoc'henned.

## III. — MEV O C'HOULENN TARO DARE

*Mab Rot ar reder a zo kaset gant Mev e ti Dare, da c'houlenn digantañ Gelleg Koualnge, e daro burzudus. Dare a asant da genta, hogen antronoz ez 'a kounnar ennañ hag e nac'h rei e daro da gannad Mev.*



Galvet e voe Mab Rot ar reder davet Mev, a c'houlennas outañ ha beza oa eun taro par da daro Ailill en unan eus rannvroiou Iwerzon.

— Gouzout a ran, a lavaras Mab Rot, e pelec'h ez eus eun taro kalz kaeroc'h : e rannvro Ulad, e kantrev Koualnge, e ti Dare mab Fiac'hna emañ. Gelleg Koualnge eo anvet.

— Kae da gaout Dare, a Vab Rot, a lavaras Mev, ha goulenn digantañ Gelleg Koualnge. Ra vo prestet d'in evit bloaz. A-benn bloaz en devo Dare da c'hopr hanter-kant ounner ha Gelleg Koualnge ouspenn. Ha gra d'ezañ eur c'hinnig all : ma sav droug e tud an harzou hag e tud ar vro dre an abeg ma vo bet prestet eun teñzor ken rouez, eun douar kement hag e hini en devo war gompezenn Ae, eur c'harr o talvezout kement ha seiz kemeriadez, hag ouspenn, karantez va c'hroazell.

Neuze ez eas ar gannaded e ti Dare mab Fiac'hna. Nao reder a voe kaset. Degemer mat a voe graet da Vab Rot, eun dra reiz ha dleet, peogwir e oa heñ pennreder. Dare a c'houlennas ouz Mab Rot perak e oa deut. Mab Rot a lavaras perak, hag e tisplegas ar rendael etre Ailill ha Mev.

— Ha da c'houlenn diganit presta Gelleg Koualnge da geñveria gant ar Gwenngornieg oun deut, emezañ, ha da c'hopr ez po hanter-kant ounner ha Gelleg Koualnge e-unan, ha traou ouspenn. Deus gant da daro, hag ez po eun dachennad douar kement ha da hini e parkeier kompezenn Ae, hag eur c'harr o tal-

vezout kement ha seiz kemeriadez, ha karantez kroazell Mev.

Mat e voe kavet ar c'hinnig gant Dare. Hag heñ ha finval kement war e wele ma strakas dindanañ krefen ar pallenn.

— E gwir, emezañ, daoust petra bennak a soñjo Uladiz diwar-benn se, en dro-mañ e vo kaset an teñzor, Gelleg Koualnge, e Bro-Gonnac'ht, da Ailill ha Mev.

Laouen bras e voe Mab Rot o klevout komzou mab Fiac'hna.

Servijet e voe neuze ar gannaded, ha kolo ha korz fresk strewet dindano. Boued eus an dibab a voe degaset d'ezo, hag eur fest a voe graet d'ezo, ken na zeujont mezo ha dare da dabutal.

Emziviz a savas etre daou reder.

—E gwir, eme unan, eun den mat eo mestr an timañ.

— Hag ez eo, eme egile.

— Daoust hag Uladad ebet a zo gwelloc'h egetañ ? eme ar c'henta adarre.

— Ya, eme egile, gwelloc'h eo Konor e aotrou. Ha pa vefe holl wazed Bro-Ulad en-dro d'ezañ, n'o defe ket mez da gaout. Mat eo Dare, peogwir e ro Gelleg Koualnge da nao reder a zo ac'hanomp, tra ma vefe eur gwall labour da beder rannvro Iwerzon e lemel diwar douar Bro-Ulad.

Eun trede reder o tegouezout, avat, a lavaras :

— Mat eo Dare, a gav d'it, peogwir e ro d'imp an taro ? Ne vefe ket re, d'am meno, d'ar genou a zo deut ar c'homzou-se dioutañ dislonka gwad a wagennadou. Ma ne vije ket bet roet an taro dre gaer, dre heg e vije bet skrapet.

D'an ampoent e teuas tre merour Dare mab Fiac'hna, an dietaer hag ar bouetaer ouz e heul. Ma klevas petra a lavarent. Droug a savas ennañ. Hag heñ ha lakaat dirazo o boued hag o died, ha chom hep lavarout d'ezo netra, na debri na tremen hep debri. Neuze mont d'an ti ma edo Dare mab Fiac'hna ha lavarout d'ezañ :



— Ha te eo en deus roet an teñzor dibaot-se, Gelleg Koualnge, d'ar rederien ?

— Me eo, eme Dare.

— N'eus ket a roue el lec'h ma voe roet. E gwir, lavarout a reont, ma n'e zaskorez ket dre gaer, e zaskori a ri dre heg, gant aon rak armead Ailill ha Mev ha gouiziegez vras Fergus mab Rog.

— Toui a ran, dre an doue a azeulan, eme Fiac'hna, na vo ket kaset ganto na dre gaer na dre heg ac'hane.

Betek antronoz e vanjont evel-se. Antronoz, e savas ar rederien beure mat. Ha mont en ti ma edo Dare.

— Lavar d'imp, aotrou, emezo, dre belec'h mont da gavout Gelleg Koualnge.

— Ne rin ket, eme Dare, ha ma vefen boas da walligas ar rederien, an ergerzerien hag an dremenerien, nikun ac'hanoc'h ne dafe kuit ez veo ac'han.

— Perak eta ? eme Vab Rot.

— Dre an abeg-mañ, eme dare: lavaret hoc'h eus, ma ne roan ket Gelleg Koualnge dre gaer, dre heg e vefe skrapet diouzin gant armead Ailill ha Mev ha dre c'halloud hud Fergus mab Rog.

— Ma ! eme Vab Rot. Petra 'ra d'it ar pez o deus lavaret rederien goude debri da voued hag eva da zied. Ezomm ebet d'it ober van na kaout droukrañs ouz Ailill ha Mev evit se.

— Toui a ran, eme Dare, na roin ket Gelleg Koualnge, keit ha ne vo ket ret d'in.

War se ez eas kuit ar rederien. Ha neuze mont endro da Grouac'han, kreñvlec'h Bro-Gonnac'ht. Pe gelou a oa ganto, a c'houlennas Mev. Mab Rot a respontas n'o doa ket bet ar Gelleg digant Dare.

— Perak ? a lavaras Mev.

Mab Rot a zisplegas petra a oa c'hoarvezet.

— Arabat chom da lufra skoulmou war se (1), a lavaras Mev. Gouzout a raed e vije bet skrapet dre heg ma ne vije ket bet roet dre gaer. Ha skrapet e vo!

*(Da genderc'hel)*

(1) Da lavarout eo, arabat koll e amzer gant se.

# Kanennou Indianed

**AR BIG**

Ar Big ! Ar Big ! Amañ en traoñ
E gwenn he diouaskell emañ kammedou ar beure.
Deiz a ra ! Deiz a ra !

## KANENN AN NEVEZ-AMZER

Tra ma furch va
        daoulagad
        ar gompezenn
        e verzan an hañv en nevez-amzer.



## KANENN AR REDER

Kalz tud o deus en em vodet,
    Prest oun da vont d'ar redadeg,
Ar wennili, hec'h askell o flapa,
    A zistan ac'hanoun, dare 'vit ar ger.

Pell er c'hornog e sav ar menez Du.
    Ma rede hor gwazed da greisteiz en-dro d'ezañ.
Piou eo ar gwaz a red ganin,
    Ma welan skeud e zaouarn ?

## KANENNOU AR GWAZ

I

Yo, mat eo !
Yo, mat eo !
Ar vaouez dizellid-se
ne gar ket ac'hanoun.

II

Reuzeudik kenañ e oan
gant va gwreg
e Victoria.
Nikun
ne lavare demat d'imp
e Victoria.

III

Aya, aya !
Gwelet em eus
Sitka ho pro.
Petra 'vern
Ma varvan bremañ ?



## KANENNOU AR VAOUEZ

I

Ne ran forz
ma 'ez kuit diouzin.
Meur a baotr koant a zo e kêr.
Hep dale e kemerin eun all.
N'eo ket diaes d'in !

II

Ne vo netra bremañ da strafuilha va spered.
Na gomz ket ouzin. Me 'garfe beza maro
gant va c'hoar.

III

Yo, yo,
Pa gemeri eur wreg,
Yo, yo,
Arabat d'it beza droug ouzin,
Ne ran forz.

IV

Laouen ez oun
pa zeu al lestr-dre-dan amañ.
Me 'gred e leñvin
pa 'z ay al lestr-dre-dan ac'han.

# Huñvre Rhonabwy

*Notenn. Kaout a reer an danevell-mañ e Levr Ruz Hergest, eun dournskrid kembreat, aozet e dibenn ar pevarzekvet kantved, ha miret hizio e Skolaj Jezuz e Rhydychen (Oxford).*

*Hervez an Ao. Loth, Huñvre Rhonabwy a dle beza bet savet e-pad buhez end-eeun Madawc, mab Maredudd, roue Powys, marvet er bloaz 1159, pe a-barz nemeur goude e varo.*

*Kilhwch hag Olwen, hag Huñvre Rhonabwy, a zo bet renket gant A. Nutt dindan an talbenn « Arzur Difennour Breiz ». Bez' ez int, e kembraeg, an diou zanevell genta, ma kaver enno meneg eus Arzur, dianav zoken an ano anezañ d'ar Mabinogi. Hogen Kilhwch a zo kosoc'h ha keltiekoc'h rik e zanvez eget hini Huñvre Rhonabwy.*

*War an diou zanevell-mañ e verzer levezon danevellerien Iwerzon. Huñvre Rhonabwy dreist-holl a zo da geñveria ouz ar Gweledigeziou ken niverus e lennegez koz Iwerzoniz.*

*Lakaet eo bet Huñvre Rhonabwy e brezoneg evit Gwalarn diwar mouladur Levr Ruz Hergest gant J. Rhys ha J. Gwenogvryn Evans, Oxford 1887. Graet em eus va mad, evit kas va labour da benn, eus troidigez ha notennou gallek an Ao. Loth.*

ABEOZEN.



**I. AN ENKLASK.**

Madawc, mab Maredudd, a oa d'ezañ Powys en e bez, da lavarout eo adalek Porfordd betek Gwauan, war lein Arwystli. Bez' en doa en amzer-se eur breur ma n'oa ket koulz e stad hag e hini : Iorwerth mab Maredudd oa hemañ. Maga a eure Iorwerth glac'har ha doan o welout enor ha madou e vreur e-keit ha ma chome e-unan dizanvez. Mont a reas davet e genseurted hag e vreudeur-vager da gemer o ali diwarbenn petra da ober a-zivout se. Sed amañ pe aviz e voent : kas eur re bennak anezo da c'houlenn danvez evitañ. Hag e kinnigas Madawc d'ezañ ar garg a « benntiegez » (1) ha kement ha d'ezañ e-unan a virc'hed, a armou hag a enor. Ne fellas ket da Iorwerth. Mont a eure betek e Bro-Saoz ha staga da breizata, da laza tud, da leski tiez ha da gemer prizonidi. Kuzul a voe etre Madawc ha tud Powys hag ober a rejont o menoz da gas kant a dud, dre bep tri *kymwt* e Powys, war e lerc'h. Kement a stad a raent eus douargounid Powys, adal Aber Ceirawc en Allinctwnver betek roudouz Wilvre war Evyrnwy, hag eus an tri *kymwt* gwella a oa e Powys. An neb n'en doa ket a zanvez, heñ hag e dud, e Powys, n'en dije ket kennebeut en douar-gounid-se.

E Nillystwn Trefan, er gompezenn-se, ez eas ar strollad tud e meur a vagad. Eun den a gemere perz en enklask-se, Rhonabwy e ano. Mont a eure gant Kynnwric Vrychgoch eus Mawddwy ha Kadwgawn Vras eus Moelvre e Kynlleith, anezo eur bagad, da di Heilyn Goch, mab Kadwgawn, mab Iddon. Pa zeujont tost d'an ti, sede ma weljont eur sal goz du-pod, eeun he zalbenn, ha moged teo o tont anezi. Deut tre e weljont eul leur boullek ha digompez. War gement torosenn a oa a-vec'h ma chome eun den en e sav, ken

riklus ez oa al leur gant fank ha staot ar chatal. Er poullou, dreist choug e dreid ez ae eun den en dour hag er staot chatal kemmesket. Skoultrou kelenn e-leiz war al leur-zi, peuret ar bleñchou anezo gant ar chatal. Kerkent ha traoñ an ti-annez e weljont al leur poultrennek ha noaz. Diouz eun tu, eur wrac'h o krena gant ar riou ha, pa zeue anoued d'ezi, e taole eun davañjerad pell war an tan ken a oa diaes da zen ebet herzel ouz ar moged o vont en e ziou fronell. Diouz an tu all eur c'hroc'hen leue melen ledet war al leur, hag eun eurvad e vefe evit an hini anezo a c'hellfe mont war ar c'hroc'hen-se.

Eur wech azezet e c'houlennjont gant ar wrac'h pe du ez oa tud an ti. Ne respontas d'ezo nemet moulbennerez. E-keit se, sed an dud o tont : eur gour ruz, damvoal, fuilh e damm bleo, eur samm skoultrou war e gein ; eur vaouez vihan moan, morlivet, ganti ivez eur gazeliad keuneud. Demata klouar a rejont an dud hag enaoui d'ezo eun tantad skoultrou ; hag ar wreg ha mont da zarevi boued hag hen degas d'ezo: bara heiz, keuz, hag evaj graet gant dour ha laez livriz. D'ar c'houlz-se, sed eur barrad avel ha glao ken a oa diaes da zen mont kuit. Ken skuizus oa bet o ergerzadenn ma kolljont kalon hag i da gousket. Ha pa voe sellet ouz ar gwele, n'edo warnañ nemet plouz berr poultrek ha c'houenek, garennou skourrou e-leiz treuz-didreuz d'ezi ; peuret oa bet gant al leueou an hirder plouz uheloc'h eget o fenn hag izeloc'h eget o zreid. Eur pallenn ruz-louet, kalet, fall ha toull a oa bet taolet war-c'horre, ha war ar pallenn eul linsel c'haro gant toullou bras ; eur goubenner hanter c'houllo, lous a-walc'h ar golo anezañ war benn al linsel. Hag i da gousket. Eur c'housk pounner a ziskennas war daou geneil Rhonabwy, goude ma voent bet tregaset gant ar c'houen hag an diaezamant. Ha Rhonabwy dre ma n'helle na kousket na diskuiza a soñjas en defe nebeutoc'h a boan mar dafe war leuegen melen al leur-zi. Hag eno e kouskas.



## II. AN HUÑVRE WAR AL LEUEGEN.

Kentiz ma teuas an hun da gloza e zaoulagad, e seblantas d'ezañ, dre e gousk, beza o kerzout, hen hag e geneiled, a-dreuz da gompezenn Argyngroec, hag e venoz a hañvale beza war-du Rhyd y Groes (Roudouz ar Groaz) war Hafren. Tra ma kerze e klevas tourni ha par d'an tourni-se n'en doa klevet biskoaz. Sellout a eure a-dreñv e gein. Sede ma welas eur brezelour e vleo melen rodellek, nevez-lamet e varo gantañ, war eur jao melen hogen glas adal lein e ziouhar a-dreñv ha pennou e zaoulin betek an traoñ. En-dro d'ar marc'heg eur sae seiz melen, gwriet gant neud seiz glas ; ouz e gorn-klun eur c'hleze, dournell aour, d'ezañ eur gouin ler Kordova nevez, eul lerenn e demmgen, outi eur boukl aour. Bez' ez oa gantañ, war-c'horre, eur vantell seiz melen, gwriet gant neud seiz glas, ha glas ar bevennou anezi. Kement tra glas e gwiskadur ar marc'heg hag e varc'h a oa ken glas ha deil ar sapr, hag ar melen anezo ken melen ha bleuniou ar balan.

## III. IDAWC CORDD PRYDEIN.

Ken brezelgar e weljont ar marc'heg ma krogas aon enno hag i ha tec'hout. Redek war o lerc'h a eure ar marc'heg. Pa gase ar marc'h e alan er-maez e pellae an dud-mañ dioutañ ha pa denne e alan e tedostaent ivez betek bruched ar marc'h. Pa vöent tizet gant ar marc'heg e c'houlennjont gantañ e druez.

— « Hag ho pezo, ez laouen », emezañ « hag arabat kaout aon. »

— « A Aotrou, peogwir ec'h eus bet truez ouzimp, ha lavarout a ri d'eomp piou out ? » eme Rhonabwy.

— « Ne guzin ket ouzit va gouenn : Iddawc mab Mynyo. Hogen ne deo ket dre va ano oun an anavezeta, dre va lesano kentoc'h. »

— « Ha lavarout a ri d'eomp da lesano ? »

— « Hag e rin : Iddawc Cordd Prydein (Reustl Breiz) am galver. »

— « A Aotrou », eme Rhonabwy, « pe dre abeg az anver-te evelse ? »

— « Lavarout a rin d'it perak. Bez' ez oan, en emgann Kamlan unan eus ar gannaded etre Arzur ha Medrawt, e niz. Eun den yaouank pennadus oa ac'hanoun neuze. Ken c'hoantek oan d'ar c'hrogad ma lakais trouz etrezo. Sed amañ penaos e ris kement-se : pa 'm c'hase an impalaer Arzur davet Medrawt evit degas d'ezañ da goun ez oa tad-mager hag eontr d'ezañ, ha goulenn ar peoc'h gant aon na vefe lazet mibien roueed hag uhelidi Enez Vreiz, daoust da Arzur da gemenn d'in ar c'homzou brava ma c'halle, e kemennen-me ar c'homzou-se ar c'houerva ma c'hellen da Vedrawt. Ha diwar se eo e voe graet ac'hanoun Iddawc Cordd Prydein. Ha sede penaos e voe iriennet emgann Kamlan. Koulskoude, teir noz a-raok diwez emgann Kamlan, o c'huitais evit mont da Llechlas e Prydein da ober pinijenn. Hag eno e chomis seiz vloaz evel penedour ha trugarez e voe ouzin. »

## IV. RUAWN PEBYR.

Neuze sede ma klevjont eun trouz kalz gwasoc'h eget an hini kenta. Hag i ha sellout war-du an trouz ha gwelout eur gwaz rouz yaouank hep baro na mourenn, doare prinsel d'ezañ, war eur pikol marc'h [ruz]. Adal penn an diouskoaz avat [diouz eun tu] ha pennou an daoulin [diouz an tu all] ez oa melen. Hag en-dro d'ar marc'heg eur gwisk e seiz ruz, gwriet gant neud seiz melen, ha melen ivez bevennou e zilhad. Kement a oa melen eus e varc'h hag e wisk a oa ken melen ha bleuñ ar balan ha kement a oa ruz anezo ker ruz hag ar gwad rusa er bed. Ha neuze sed ar marc'heg o tizout anezo hag o c'houlenn gant Iddawc ha lod en defe eus an dudigou-se gantañ.



— « Al lod ma tere ouzin rei a roin : beza keneil d'ezo evel m'oun-me bet. »

Ha neuze ar marc'heg ha mont kuit.

— « Iddawc », eme Rhonabwy, « piou 'oa ar marc'heg-se ? »

— « Ruawn Pebyr, mab ar roue Deorthach. »

## V. KAMP ARZUR.

Hag i ha kenderc'hel da vont a-dreuz da gompezenn vras Argyngroec etrezek Rhyd y Groes war Hafren. War-dro nao c'hant gouredad diouz ar Roudouz, a bep tu d'an hent e weljont tinellou, teltou ha meskadeg eun armead vras. Degouezet war c'hlann ar roudouz, sede ma verzjont Arzur en e goazez en eun enezenn gompez, a-is d'ar roudouz, diouz eun tu d'ezañ an eskob Betwin ha diouz an tu all Gwarthegyt mab Kaw. Eun duard yaouank 'oa en e sav dirazo, gant e gleze feuriet en e zourn. Eur sae hag eur boned du-pod en dro d'ezañ, ha ken gwenn ez oa e zremm hag askourn olifant ha ken du e ziou abrant hag ar jed. Ne wele den tra eus e arzourn, etre e vanegou hag e vilginou, ha na ve gwennoc'h eget al lili ha tevoc'h eget ufern eur brezelour. Ha neuze Iddawc ha dont ganto dirak Arzur hag e saludi.

— « Doue a roio mad d'it », eme Arzur. « Pe du, Iddawc, ec'h eus-te kavet an dudigou-se ? »

— « O c'havet am eus, aotrou, uheloc'h war an hent. »

Sede m'en devoe an impalaer eur c'houerv a vousc'hoarz.

— « Aotrou, eme Iddawc, perak e c'hoarzez-te ? »

— « Iddawc, eme Arzur, n'eo ket c'hoarzin eo a ran, nemet eun druez eo ganen e ve tud ken dister o tiwall an enezenn-mañ, goude beza bet diwallet kent gant tud ken mat. »

Neuze e lavaras Iddawc :

— « Rhonabwy, ha gwelout a rez ar bizou hag ar maen ennañ war zourn an impalaer. »

— « Gwelout a ran », emezañ.

— « Unan eus galloudeziou ar maen eo ma talc'hi koun a gement ac'h eus gwelet henoz ; mar n'ez pije ket gwelet ar maen ne vije deut da goun d'it netra eus an dro-mañ. »

**VI. ADDAON MAB TELESSN.**

Goude se e welas eur strollad o tont war-du ar roudouz.

— « Iddawc, eme Rhonabwy, da biou an armehont ? »

— « Keneiled Ruawn Pebyr mab ar roue Deorthach eo ez int. Bez' e c'hall an dud-se kaout da enor mezeglen ha *bragawt* (2) hag ober al lez da verc'hed roueed Enez Vreiz hep na ve kavet abeg enno ha dellezek int a gement-se rak e pep enkadenn e teuont er penn araok hag er penn a-dreñv. »

Ne weled liou all ebet na da varc'h na da zen eus ar strollad-se nemet ruz evel ar gwad. Bep gwech ma pellae unan eus ar varc'heien diouz an arme ez oa



evel pa ve eur post tan o vont dre an aer. Hag ar strollad-se ha sevel tinellou uheloc'h eget ar roudouz.

War gement-se e weljont eur strollad all o tont etrezek ar roudouz. Adal ar c'hroummellennou-dibr araok diouz an nec'h ar mirc'hed a oa ken gwenn hag al lili hag alese d'an traoñ ken du hag ar jed. Sede ma weljont eur marc'heg o tiaraogi hag o kentraoui e jao er roudouz ma strinkas an dour ouz Arzur hag an eskob ha kement hini a oa e kuzul ganto ken a voent ken glebiet ha ma vijent bet tennet diouz ar stêr. Hag evel ma troe penn d'e varc'h e skoas an den yaouank, a oa en e sav dirak Arzur, war e fronellou d'ar jao gant ar c'hleze feuriet ken a vije bet eur souez, ma'n dije skoet gant an direnn, beza chomet hep gloaza gwasoc'h pe gig pe askourn.

Hag ar marc'heg ha tenna e gleze betek hanter ar gouin ha goulenn outañ :

— « Perak ec'h eus-te skoet va marc'h-me ? pe zismegañs pe ali eo evidoun ? »

— « Da ober ez poa eus eun ali. Pe stultenn a eure d'it marc'hekaat ken taer ma'z eo strinket dour ar roudouz ouz Arzur, an eskob santel hag o c'huzulierien ha ma oant ken glebiet hag o veza tennet diouz ar stêr ? »

— « Hen degemer a ran evel eun ali. »

Hag ar marc'heg ha trei adarre penn d'e varc'h war-du e arme.

— « Iddawc », eme Rhonabwy, « piou ar marc'hegmañ ? »

— « An den yaouank a reer anezañ ar sevena hag ar fura eus an enezenn-mañ, Addaon mab Telessin. »

— « Piou eo an hini a skoas gant ar marc'h ? »

— « Eun den yaouank taer ha buanek : Elphin, mab Gwyddno. »

## VII. KARADAWC VREICHVRAS.

Neuze e lavaras eun dremm gaer a zen balc'h, d'ezañ eur giz-prezeg helavar, dizaouzan, ez oa eur marz derc'hel eun armead ken bras en eul lec'h ken striz, hogen ez oa, d'e veno, marzusoc'h c'hoaz e ve amañ d'ar c'houlz-mañ tud hag o doa lavaret beza en emgann Vadon (3) a-benn kreisteiz da stourm ouz Osla Gyllellvawr.

— « Dilenn-te », emezañ, « pe kerzout a ri pe ne ri ket. Me a gerzo ! »

— « Gwir a lavarez », eme Arzur « kerzomp ni ivez a-gevret. »

« Iddawc », eme Rhonabwy, « piou ar gour a gomzas ouz Arzur en eun doare ken eston ha ma reas hemañ ? »

— « Eur gour hag a c'hallfe komz outañ ken dizaouzan ha ma karfe : Karadawc Vreichvras, mab Llyr Marini, pennguzulier ha kenderv d'ezañ.

War gement-se e kemeras Iddawc Rhonabwy war dalier e varc'h hag e loc'has an armead vras-se, pep bagad en e lec'h, etrezek Kevyn Digoll.

## VIII. TUD MARCH HAG EDERN.

Goude degouezet e kreiz roudouz an Havren e troas Iddawc penn d'e varc'h hag e sellas Rhonabwy ouz traonienn ar stêr. Sede ma welas daou strollad o tont gorrek war-du ar roudouz. Unan anezo a oa gwennskedus, eur vantell seiz gwenn en-dro da bep den anezañ gant bevennou du-pod ; adal pennou o daoulin ha lein o diouhar ar mirc'hed a oa du-pod hag a-hend-all damwenn ; o arouezinti a oa gwenn-kann ha beg pep unan du-pod.



— « Iddawc », eme Rhonabwy, « piou an arme gwenn-kann-hont ? »

— « Tud Llychlyn (Skandinavia) eo ar re-se ha March, mab Meirchawn (4) a zo er penn anezo. Kenderv eo da Arzur.

War gement-se e welas eur strollad, gwisket e dupod pep unan anezañ ha bevennou pep mantell gwennkann ; adal lein o diouhar ha pennou o daoulin ar mirc'hed gwenn-kann ivez, hag o arouezinti du-pod, gant eur beg gwenn-kann da bep hini.

— « Iddawç », eme Rhonabwy, « piou ar strollad du-pod-hont ? »

« Tud Denmarc, hag Edern, mab Nudd er penn anezo ».

Pa dizjont an arme, edo diskennet Arzur ha kadourien Enez an Dud Kadarn kalz izeloc'h eget Kaer Vaddon. Gant an hent ma kerze Arzur e seblante da Rhonabwy kerzout ivez gant Iddawc.

## IX. KEI.

Goude diskennet. [a-ziwar varc'h] e klevas trouz bras ha safar gant an arme. An dud a oa e kern an armead a zistroe d'ar c'hreiz hag ar re a oa er c'hreiz d'ar c'hern. War gement-se, sede ma welas eur marc'heg o tont, eur roched-houarn en dro d'ezañ ha d'e jao, ken gwenn al lagadennou anezañ hag al lili ha ken ruz an tachou anezañ hag ar gwad rusa. Marc'hekaat a rae dre greiz an armead.

— « Iddawc », eme Rhonabwy, « daoust ha war dec'h emañ an armead dirazoun? »

— « Biskoaz n'eo bet an impalaer Arzur war dec'h, ha ma vije bet klevet ar c'homzou-se ez kenou, e vijes eun den maro. Ar marc'heg a welez ahont a zo Kei ; brava den a varc'heka e lez Arzur eo Kei.

An dud e kern an arme a hast afo d'ar c'hreiz evit sellout ouz Kei o varc'hekaat hag ar re a zo er c'hreiz a dec'h d'ar c'hern gant aon da veza gloazet gant ar jao. Sed aze an abeg da vesk an armead. »

## X. KADWR KONT KERNYW.

Neuze e klevjont hopal war Gadwr kont Kernyw ha sede heñ o sevel gant kleze Arzur en e zourn, neuz daou naer aour war ar c'hleze. Pa denned hemañ diouz ar feur, evel daou flamm tan a weled o tont diouz genou an naered hag aes n'oa ket da nikun sellout outañ, ken mezevennus ez oa. Ha sede neuze an arme ha gorrega hag ar safar o tevel. Hag ar c'hont en-dro d'e deltenn.

— « Iddawc », eme Rhonabwy, « piou 'oa ar gour a zougas e gleze da Arzur ? »

— « Kadwr, kont Kernyw, an hini a dle gwiska e armou d'ar roue da zeiz kad hag emgann. »

## XI. AR C'HOARI GWEZBOELL.

Kerkent goude e klevjont hopal war Eirynwych Amheibyn, mevel Arzur, den ruz garo, dic'hrad e zoare, mourennou ruz d'ezañ, houpet ar bleo anezo. Sede heñ o tont war eur pikol marc'h ruz, rannet e voue a bep tu d'e c'houzoug, ha warnañ eur pez bas kaer. Diskenn a eure ar mevel dirak Arzur ha tenna diouz ar bas eur gador aour hag eul lenn seiz marellet hag he displega dirak Arzur. Eun aval aour ruz oa e pep kogn anezi. Ar gador a lakaas war al lenn ; kement oa ar gador ma c'helle tri brezelour armetholl azeza warni. Gwenn oa ano al lenn hag unan eus ha galloudeziou oa houmañ: an hini a c'hrounned enni, den n'e wele hag heñ a wele an holl. Ne vire al lenn



liou all ebet morse nemet he hini hec'h-unan. Azeza a eure Arzur war al lenn, Owein, mab Urien, en e sav dirazañ.

— « Owein », eme Arzur, « dont a rez da c'hoari ar gwezboell ? »

— « Hag e c'hoariin, Aotrou », eme Owein.

Hag ar mevel ha degas ar gwezboell da Arzur hag Owein, aour ar werin anezi hag arc'hant an daolenn-c'hoari. Hag e stagjont gant ar c'hoari.

## XII. BRINI OWEIN.

P'edon en o gwella gant ar c'hoari stouet a-us d'ar gwezboell, sede ma weljont o tont, diouz eun deltenn wenn, penn-ruz, gant skeudenn eun naer dupod war he gorre, ruz-beo binimus an daoulagad en he fenn hag he zeod ruz-tan, eur floc'h yaouank, bleo melen rodellek, glas e zaoulagad, nevez-lamet e varo gantañ, e seiz melen sae ha paltok en dro d'ezañ, eur re lerou mezer stank melen-glas en e dreid ha war-c'horre eur re votou ler Kordova marellet gant klochedou aour d'o c'hloza war choug e dreid. Gantañ eur c'hleze, dournell aour, pounner, teirdremm, eur gouin ler Kerdova du d'ezañ, gant eur souc'h aour ruz digemmesk ouz ar penn anezañ, e teuas etrezek al lec'h m'edo an impalaer hag Owein o c'hoari ar gwezboell. Hag ar floc'h ha saludi Owein. Souezet e voe hemañ gant ar floc'h ouz e saludi hep ober kemend-all d'an impalaer Arzur. Anaout a eure Arzur pe soñj a oa e spered Owein hag heñ ha lavarout d'ezañ:

— « Ne da ket da veza souezet dre ma 'z eo te e sadud ar floc'h bremañ; va saludet en deus ergentaou; hag ouzit eo en deus da ober »

Ha neuze ar floc'h ha lavarout da Owein :

— « Aotrou, daoust ha gant da aotre-te eo emañ mevelien vihan Arzur hag e flec'h o hegasi, o heskina hag o faeza da vrini ? Mar ne deo ket gant da aotre, laka an impalaer da virout outo. »

— « Aotrou » eme Owein « klevout a rez a lavar ar floc'h? Mar deo da ganez, pella anezo diouz va brini. »

— « C'hoari da c'hoari, » emezañ.

Ha neuze ar floc'h ha mont en-dro war-du an deltenn. Kas da benn an taol-se a rejont ha staga gant eun all.

P'edont war dro hanter ar c'hoari, sed amañ eun de yaouank flamm [ e liou ], damrodellek e vleo du, lagadek, neuziet kaer, o tont diouz eun deltenn melen-aour, gant skeudenn eul leon ruz-tan war al lein anezi. Bez'en doa en dro d'ezañ eur sae seiz melen betek e zaou ufern, gwriet gant neud seiz ruz, hag en e dreid eur re lerou lien gwenn fetis ha stank ha, war-c'horre al lerou, eur re votou ler Kordova du gant bouklou alaouret warno ; eur c'hleze bras, pounner, teirdremm en e zourn, d'ezañ eur feur heizezgen ruz gant eur souc'h alaouret, e teuas d'al lec'h m'edo Arzur hag Owein o c'hoari ar gwezboell ha saludi hemañ. Mont a reas droug en Owein da veza saludet heñ [e-unan], Arzur avat ne gavas ket gwasoc'h d'ezañ eget kent. Hag ar floc'h ha lavarout da Owein :

— « Daoust hag en desped d'it eo emañ flec'h an impalaer o vrouda da vrini, o laza lod hag o faeza lod all ? Mar deo en desped d'it, ped-heñ da virout outo. »

— « Aotrou, » eme Owein, « mir ouz da dud, mar deo da ganez ! »

— « C'hoari da c'hoari, » eme an impalaer.



Ha neuze e tistroas ar floc'h d'an deltenn. An taol-c'hoari-se a voe kaset da benn ha staget gant eun all.

Hag evel m'edont o staga da loc'ha peziou ar c'hoari, e verzjont nepell diouto eun deltenn velen briz, brasoc'h eget na welas den hini ebet, skeudenn eun erer aour warni, eur maen prizius e penn an erer. O tont diouz an deltenn e weljont eur floc'h, eur pennad kaer a vleo melen kempennet-brao d'ezañ, eur vantell seiz glas en dro-d'ezan, enni war e skoaz zehou eur spilhenn-alc'houez aour, ken teo ha biz kreiz eur brezelour, gantañ eur re lerou e danvez *Twtnis* flour hag en e dreid eur re votou e ler Kordova briz, gant bouklou aour warno. An den yaouank a oa hael e zoare, gwenn e zremm, ruz e zioujod, bras-falc'hun e zaoulagad. E dourn ar floc'h ez oa eur pez fust briz velen, nevez lemmet ar beg anezañ hag ouz ar fust eur banniel hewel. Dont a eure gant brouez, kounnar ha tiz bras-tre warnañ, etrezek al lec'h m'edo Arzur hag Owein o c'hoari a-us d'ar gwezboell. Hag anaout a rejont ez oa droug ennañ. Saludi a eure evelkent Owein ha lavarout d'ezañ ez oa lazet ar re benna eus ar brini, hag ar re n'oant ket lazet a oa ken gloazet ha ken gwall-aozet ma n'helle eun unan anezo sevel e ziouaskell estreget eur gourhedad.

— « Aotrou » eme Owein, « mir ouz da dud. »

— « C'hoari mar kerez, » eme Arzur.

Ha neuze Owein ha lavarout d'ar floc'h :

— « Kae a-raok d'al lec'h ma weli an emgann ar c'haleta ; sounn ar banniel ha c'hoarvezet a garo Doue. »

Hag ar floc'h ha mont neuze d'al lec'h m'edo ar c'haleta an emgann evit ar brini ha sounna ar banniel. Hag adal ma voe sounnet, e savas en aer, ar brini, brouezet, kounnaret, birvidik, da stigna o diouaskell

en avel ha da ziskuiza. Ha goude adkavet ganto o nerz hag o mestroniez e plavjont a-benn-herr a-gevret d'an traoñ war an dud o doa talvezet d'ezo brouez, enkrez ha koll betek neuze. Pennou lod a ziframment, daoulagad lod all, diouskouarn lod all, divrec'h lod all, hag o dibrada en aer a raent. Reustl bras a voe en aer gant stlakadeg diouaskell ar brini atizet hag o c'hoagerez, ha reustl ken bras all gant klemvan an dud a c'hloazent, a vuturnient hag a lazent. Ken spontus e voe ar reustl m'hen klevas Arzur hag Owein stouet war ar gwezboll. Pa selljont e weljont o tont daveto eur marc'heg war eur marc'h glas-pour. Eul liou dibaot a oa d'ar marc'h : glas-pour hag ar skoaz dehou anezañ ruz-tan, hag adal lein e ziouhar [a-dreñv] betek kreiz e garniou melen-aour. Fardet oa ar marc'heg hag e jao gant klaoiou-brezel pounner, a c'hiz estren. Pallenn e varc'h eus ar boumellenn-zibr betek an nec'h e *syndal* ruz-tan hag eus ar boumellen d'an traoñ e *syndal* melen-aour. Eur c'hleze, dournell aour, bras, eundremmet ouz korn-klun an den yaouank, gant eur feur nevez glas-pers, outañ eur souc'h en orjal Bro-Spagn; gouriz ar c'hleze a oa e ler menn-gavr Kordova du, ha laonennou alaouret warnañ, outañ eur boukl askourn olifant gant an deodenn anezañ du-pod. War benn ar marc'heg eun tokarn aour, ennañ eur maen prizius, bras e c'halloud; war gribell an tokarn skeudenn eul loupard melen-ruz, daou vaen ruz-tan en e benn, ma 'z oa spontus evit eur brezelour, daoust pegen kadarn e ve e galon, sellout eeun ouz al loupard ha gwasoc'h c'hoaz ouz ar c'hadour. Eur goaf fustet glas pounner oa en e zourn, ha ruz tan adal e veilh betek ar beg. Ouz penn ar fust ez oa gwad brini hag o fluñv. Dont a eure ar marc'heg



d'al lec'h m'edo Arzur hag Owein a-zioc'h ar gwezboell. Anaout a rejont ez oa skuiz-divi, kounnarethoII, o tont daveto. Hag ar floc'h ha saludi Arzur ha kemenn d'ezañ ez oa brini Owein o laza e vevelien vihan hag e flec'h. Hag Arzur ha sellout ouz Owein ha lavarout :

« — Mir ouz da vrini. »

— « Aotrou, » eme Owein, « c'hoari da c'hoari ! »

Hag e rejont. Mont a eure ar marc'heg en-dro wardu an emgann ha ne voe ket miret ouz ar brini muioc'h eget kent.

Edont o c'hoari eur pennad oa, pa glevjont eun tousmac'h bras : klemvan tud ha koagadeg ar brini o tibrada an dud en aer hep tamm bec'h, ouz o dispenn etrezo hag o zeurel d'an traoñ a-dammou. Ha diouz an tousmac'h e weljont eur marc'heg o tont war eur jao damwenn, du-pod gar gleiz ar jao adal ar skoaz betek kreiz ar c'harn. Fardet oa ar marc'heg hag e jao gant eur pez harnez glas pounner. Eur jakedenn e seiz marellet, glas ar bevennou anezi, endro d'ar marc'heg ha war e varc'h eur pallenn du-pod melen-aour e vevennou. Ouz korn-klun ar floc'h eur c'hleze hir ha pounner teirdremmet gant eur gouin lez ruz trouc'het brao hag eur gouriz karvken ruzfresk, laonennou aour e-leiz warnañ, eur boukl askourn morvil hag eun deodenn du-pod. Eun tokarn aour war benn ar marc'heg, outañ eur maen safir strobinellus, ha war gribell an tokarn skeudenn eul leon melen-ruz, gant e deod ruz-tan eun troatad ermaez, ha daoulagad ruz-glaou binimus en e benn. Dont a rae ar marc'heg, eur pez goaf, fust onn, en e zourn, gwad fresk war ar beg anezañ, ha tachou ar-c'hant outañ. Saludi an impalaer a eure ar floc'h.

— « Aotrou, » emezañ « Graet eo : sede lazet da

flec'h, da vevelien vihan ha mibien uhelidi Enez Vreiz ken na vo aes hiviziken difenn an enezenn-mañ. »

— « Owein » eme Arzur, « mir ouz da vrini. »

— « C'hoari, Aotrou, » eme Owein, « ar c'hoari-mañ. »

Echui a voe graet an taol-se ha staga gant eun all.

P'edont gant diwez ar c'hoari-se e klevjont eur reustl bras, koagadeg ar brini ha stlakadeg o diouaskell en aer, e-keit ha ma lezent da goueza d'an traoñ an harneziou a-bez, ha ma stlapent d'an douar an dud hag ar mirc'hed a-dammou. Hag e weljont neuze eur marc'heg war eur marc'h pig du, uhel e benn, ruz-tan e droad kleiz, hag e c'har zehou, betek kreiz e garn, gwenn-kann. Ar marc'heg hag e jao a oa gwisket gant eun harnez melen brizellet, orjal Bro-Spagn ouz e varella. E jakedenn en dro d'ezañ ha pallenn e varc'h hanter-wenn hag hanter-zu, gant bevennou limestra alouret, War-c'horre ar jakedenn eur c'hleze, dournell aour, skedus, teirdremmet, gouriz ar c'hleze e mezer aour melen, eur boukl warnañ en abrantou morvarc'h du-pod, eun deodenn aour melen war ar boukl. Eun tokarn skedus war benn ar marc'heg, en orjal Bro-Spagn hag ennañ eur maen stiink lugernus ; war gribell an tokarn skeudenn eur gup bras, eur maen strobinellus en e benn. Eur goaf, e fust onn krenn, en e zourn, livet e glas-pers, nevez enwadet ar beg anezañ, ha kinklet ar fust gant arc'hant digemmesk. Hag ar marc'heg ha dont kounnaret-holl d'al lec'h m'edo Arzur ha lavarout o doa ar brini lazet e c'hoskor ha mibien uhelidi an enezenn ha goulenn gantañ lakaat Owein da virout ouz e vrini. Hag Arzur neuze ha goulenn ouz Owein herzel e vrini hag e waskas ar werin aour a oa war an



daolenn wezboell ken o bruzunas holl. Hag e c'houlennas Owein ouz Gwers mab Reget gouziza ar banniel. Gouzizet e voe ha kerkent e voe peoc'haet pep tra.

Neuze e c'houlennas Rhonabwy ouz Iddawc piou oa an tri den kenta a zeuas davet Owein da lavarout d'ezañ edod o laza e vrini. Hag ez eilgerias Iddawc :

— « Tud droug enno gant kollou Owein, kenbennou ha keneiled d'ezañ : Selyf mab Kynan Garwyn eus Powys, ha Gwgawn Gleddyfrudd (Klezeruz) ha Gwres mab Reget, ar gour a zoug e vanniel da zeiz kad hag emgann. »

— « Piou », eme Rhonabwy, « an tri den diweza a zeuas davet Arzur da gemenn d'ezañ edo ar brini o laza e dud ? »

— « Ar wazed wella ha kaloneka », eme Iddawc, « ma'z eo ar c'houerva ganto e rafe Arzur koll ebet : Blathaon mab Mwrheth, Rwawn Pebyr mab Deortach Wledic, ha Hyveidd Unllenn. »

## XIII. AN ARZAO-BREZEL.

War gement-se sede pevar marc'heg war-nugent o tont a-berz Osla Gyllellvawr da c'houlenn gant Arzur eun arzao-brezel eur miz hanter. Hag Arzur neuze ha sevel da vont da gemer kuzul. Mont a eure war-du al lec'h m'edo eun den bras duard, rodellek e vleo, nepell dioutañ. Hag eno gervel d'e gaout e guzulierien : an eskob Betwin ; Gwarthegyt mab Kaw ; Marc'h, mab Meirchawn ; Caradawc Vreichvras ; Gwalchmei, mab Gwyar ; Edyrn, mab Nudd ; Rwawn Pebyr, mab Deorthach Wledic ; Riogan, mab roue Iwerzon ; Gwenwynnwyn, mab Nav ; Howel, mab Emyr Llydaw ; Gwilim mab roue Bro-C'hall ; Danet mab Oth ; Goreu, [mab] Custennin ; Mabon, mab Modron ; Pe-

redur Paladyr Hir ; Heveidd Unllen ; Twrch, mab Perif ; Nerth, mab Kadarn ; Gobrwy, mab Echel Vorddwyt-Twll ; Gweir, mab Gwestel ; Adwy, mab Gereint ; Drystan, mab Talhwch ; Moryen Manawc ; Granwen, mab Llyr; Llacheu, mab Arthur; Llawvrodedd Varyfawc ; Kadwr, kont Kernyw ; Morvran, Eil Tegit ; Ryawd, Eil Morgant ; Dyvyr, mab Alun Dyvet ; Gwrhyr Gwalstot Ieithoedd ; Addaon, mab Telyessin ; Llara, mab Kasnar Wledic ; Ffleudur Fflam ; Greidyawl Galldofyd; Gilbert, mab Katgyfro; Menw, mab Teirgwaedd; Gwrthmwl Wledic; Kawrda, mab Karadawc Vreichvras ; Gildaz, mab Kaw ; Kadyrieith, mab Seidi ; hag e-leiz a dud Llychlyn ha Denmarc ; ha kalz a dud a Vro-C'hres a-gevret ganto. Eun toullad tud eus an arme a zeuas ivez d'ar guzuliadeg-se.

— « Iddawc », eme Rhonabwy, « piou an duard ma teujod betek ennañ bremaik ? »

— « Run, mab Maelgwn a Wynedd, gour ma'z eo e wir e teufe an holl da guzulia gantañ. »

— « Penaos ez eo bet galvet, e kuzul tud a gen uhel dere hag ar re-hont, eun den ken yaouank Kadyrieith mab Saidi ? »

— « Dre ma ne deus e Breiz gour ken talvoudus an ali anezañ hag e hini. »

Ha sede neuze barzed o tont da gana eur ganenn da Arzur. Ne voe den hag a gomprenfe ar ganenn-se, estreget Kadyrieith e-unan, nemet ez oa eur meulgan da Arzur.

War gement-se sede pevar azen war-nugent o tont gant o sammou aour hag arc'hant, eun den skuiz-divi gant pep unan anezo, o tegas da Arzur truach enezennou Bro-C'hres. Neuze e c'houlennas Kadyrieith mab Saidi ma vije roet da Osla Gyllellvawr eun arzaobrezel eur miz-hanter, ha d'ar varzed an ezen a oa



deut gant an truach hag ar sammou anezo evel gopr chomadenn ; ha da zibenn an arzao paea o c'hanennou d'ezo. Sede a voe divizet.

— « Rhonabwy », eme Iddawc, « daoust ha ne vije ket bet eur gaou mirout, ouz eun den yaouank en deus roet eun ali ken brokus, da vont e kuzul e aotrou ? »

Ha neuze Kei ha sevel ha lavarout:

— « Piou bennak a venno mont da heul Arzur, bezet fenoz e Kernyw gantañ. Piou bennak ne fello ket d'ezañ, bezet enep Arzur betek dibenn an arzao-brezel. »

Ken bras tourni a savas ma tihunas Rhonabwy. Ha pa zihunas edo war ar c'hroc'hen leue melen, goude kousket gantañ teir nozvez ha tri dervez.

An danevell-mañ a reer anezi Huñvre Rhonabwy. Ha sed amañ perak ne oar den, na barz na danevellour, an Huñvre hep levr; abalamour da niver al liviou lies doare hag espar a oa d'ar mirc'hed (5), d'an armou ha d'an harneziou, d'ar mentell prizius ha d'ar mein strobinellus.

Troet diwar ar c'hembraeg gant ABEOZEN.

(1) Ar *penteulu* a zo an den a renk uhela goude ar roue. Keñveria gant ar galleg *maire du palais.*

(2) Ar *bragawd* a zo eun evaj graet diwar heiz, dour, Mezeglen a zo eun ano a reer eus ar chufere e Ros...

(3) Emgann Vaddon a c'hoarvezas, hervez Bede, er bloavez 493; e 516 hervez danevellou bloaziek Kembre. Eur gounid a-bouez bras e voe evit Breiziz.

(4) Marc'h mab Meirc'hion a zo gwaz Essylt hag eontr Drystan mab Talhwch ma'z eo ken burdet o c'harantez. — (War an anoiou den hag an anoiou lec'h e kaver e troidigez an Ao. Loth notennou puilh. N'hellen ket soñjal o lakaat amañ. Evit an anoiou lec'h, avat, e talvezo marteze d'eur skleriјenn bennak an daolenn douaroniez a zo da veza moulet gant Pevar Skourr ar Mabinogi. Lakaat a ray dindan daoulagad al lenner Bro Powys hag ar stêr Hafren ha pa ne ve ken).

(5) Eur pennad eus an *Notennou*, IX, p. 14 a dalvez da sklerijenna skeudennadur ar mirc'hed en danevell-mañ: « Liva ar c'hezeg, darn pe zarn anezo, pe en o fez, a oa, moarvat, eun dra voas dre-holl en Iwerzon, eun amzer a voe. Eun danevell eus ar Grenn-amzer a zo meneg ganti eus ambrougerez eur prins, ennañ hanter-kant marc'h gwenn diouskouarn ruz yeoet dre re ouz kirri, ha livet e limestra ar voue hir hag al lost anezo. Livet e vije bet ivez al loened-ti moumoun d'o mistri, koun pe gizier. »

# Al Lennegez en Emzao Katalonia

***Diskouezadeg al levriou katalonek e Madrid (5-21 kerzu 1927)***

Anat an dra abaoe pell a zo: biskoaz n'he deus bet ar votez dalc'h ebet war ar spered. Katalonia d'he zro — goude Iwerzon o c'hounit war Vro-Saoz, — a c'hell beza kemeret da skouer.

Ya! kraouiet eo bet pe harluet an dispac'herien (?) evel ar c'horonal Macia pe Ventura Gassol, kaset eo bet da get ar Mancomunitat, ha torret diouz e garg an Ao. Rovira i Virgili, an istorier doujet gant an holl, ha minellet ar c'hazetennou. Ar spered, avat, en deus savet e vouez, ha tregernet he deus, endeeun, e kreiz kalon Madrid. Pa ne c'hellent, e doare all ebet, hel lakaat da veza klevet, ar Gataloniz a zo aet da gêrbenn ar Spagnoled da zigeri eun diskouezadeg levriou katalonek, evel ma n'oa bet gwelet morse, na zoken e Barcelona.

Tizet o deus ar pal. Brud he deus graet an Diskouezadeg e-touez ar Spagnoled desket, a oa dic'houzvez-mantrus, kent, e-keñver Katalonia, he yez, he zemz-spered, hec'h ezommou, he mennadou broadel hag all. Na muioc'h na nebeutoc'h, e gwirionez, eget ar C'hallaoued e-keñver Elzas pe hor Breiz-ni!

▼

Katalonia, pinvidika lod, hep ket a geñveradur, eus ar Spagn a-vremañ, n'he deus ket ankounac'haet he frankiz; her goulenn a ra bemdez hag e pep doare. Start ar c'hrogad, avat, abaoe donedigez ar jeneral Primo de Rivera, a ren ar vro gant « Lezenn ar brezel ». Beza ez eus anezañ eun enebour touet d'an emrenerez. E soudarded, e varnerien o deus skubet, evit ar pred, pep enebiez... nemet hini al levr: rak, evelato, difenn moula levriou e yez-peyez a zo dreist da c'halloud eur gouarnamant seven ! — Emañ lennegez yaouank ar Gataloniz o kemer ar renk kenta e-touez lennegeziou ar poblou nevez. Tud Madrid hen goar, ervat, abaoe an Diskouezadeg, ha dre al levriou, e ouzont ivez ne blij ket d'ar Gataloniz ar geusteurenn spagnolek.

▼

Ar vleuniadeg levriou-mañ er yez vroadel n'eo ket tarzet en eun taol trumm. En hevelep mare m'edo Kermarker o hada en hor bro hadenn strujus ar « Barzaz-Breiz » edo ar Gataloniz — goude eur c'housk a zaou c'hantved hanter — o tiskenn war an dachenn.

Anzavomp. Aet int buanoc'h egedomp : er bloavez 1840, oberennou e gwerzennou didalvezik ha moulet fall ; e 1870, diskouezadeg ; re vras e oa an armel evit an holl levriou katalonek gwitibunan. Hogen eun dibab kaer a oa anezo, hag ano ar barz Verdaguer a daole eur lufr heñvel ouz oabl hinon e vro c'henidik. Nemet, mont a rae pep hini eus e du. N'oa na urz na lezenn er moulereziou. E Barcelona, zoken, ne veze moulet a-zoare nemet levriou spagnolek. War-dro bloaveziou diweza an 19$^{vet}$ kantved, avat, e voe krouet ar gelc'hgelaouenn « Avenç ». Diwar neuze, broudet gant renerien « Avenç », ez a an alouberez war ledanaat. Moula a reer dibab levriou skrivagnerien ar vro ha troidigeziou diwar oberennou an diavaezidi brudet, levriou klasel, barzonegou, studiennou mesk-ha-mesk. Ne voe ket ankounac'haet ar werin: 120 levr a zo bet moulet dindan 10 vloaz, anezo danevellou poblel, tennet diwar al levriou skandinaviat, rusiat, gallek hag all, pe skrivet e kataloneg, end-eeun.



D'an ampoent edo an « Il-lustració Catalana » oc'h advoula oberennou skrivagnerien ar skol goz. Skeudennaoui a ra an darn-vuia eus he levriou. Levraouegou, evel « El Patufet », ar « Biblioteca Gentil », a labour evit ar vugale, evit ar merc'hed yaouank. Moula a reont betek 20.000 levr eus an hevelep oberenn.

Diwar neuze, ne c'heller mui rei anoiou : re ez eus a gelc'hgelaouennou, a gazetennou, levraouegou ken talvoudus an eil hag eben.

N'omp ket, avat, evit mont larkoc'h hep menegi ar « Fundació Bernat Metge » a zo bleniet en eun doare estlammus gant an Ao. Joan Estebrich.

Ar c'hataloneg a zo, evel ma oar an holl eur yez deut diwar al latin hag eun tammig diwar ar gresianeg, evel ar galleg. Aet edo da eun trefoedach mantrus, hag ezomm bras en doa, evit e yec'hed, da stoui war an eienenn goz. Evit se eo e voe krouet ar « Fundació Bernat Metge », a zo heñvel awalc'h ouz « Collection Guillaume Budé » ar C'hallaoued: kavout a rit, bremañ, e kataloneg, troet gant ar gwella latinourien ha gresianegourien, skridou brudet Lucretius, Cicero, Senofon, Seneca, Plato, Ovi-

dius, Tacitus, Horatius, Aristoteles, ha reou all, ni-
verus.

▼

E c'helle eta ar Gataloniz mont, ez galonek ha
sounn o fenn, da ziskouez o labour da Vadridiz.
N'oa ket re vras evito saliou Palez al Levrdi hag ar
Mirdiez. *C'houec'h mil* (6.000) levr a zo bet degaset
d'an Diskouezadeg, a badas adalek ar 5 betek an 21
a viz kerzu 1927. Eus ar bern, 80 dre 100 a zo bet
skrivet war-eeun e kataloneg. Savet int bet, evit an
darn-vuia, abaoe ar bloavez 1900... Pelec'h emañ al
lennegez vrezonek, e keit-se ? Gwelloc'h menel hep
respont.

Eun engroez a dud o deus en em zirenket da zont
d'o gwelout... ha d'o frena. Eun niver bras a Spa-
gnoled desket a zo deut da selaou ar brezegerien :
chomet int bamet o verzout ar c'hemm a oa etrezo
hag ar Gataloniz: « eur bobl disheñvel » emezo.
Kelaouennou Madrid, evel « El Sol », « La Voz »,
« El Debate », « El Socialista », « El Heraldo de
Madrid » ha meur a hini all a voulas pennadou hir
ha.. meulus a-zivout an Diskouezadeg hag al le-
vriou. Paotred ar Spagn « über alles » zoken, evel an
« A. B. C. » daoust ma rejont beg figus, a rankas
degemerout da wir an emzao katalonek.

*Al lennegez katalonek he doa lakaet a-wel ar*
*mennadou broadel katalonek dirak sellou bro-Spagn*
*a-bez, da lavarout eo, war eun dachenn ma 'z eus*
*diferin he fleustri evit ar bolitikerien pe ar vroade-*
*lerien.*

Dirak emzao al levr — al levr dinoaz, e kreded,
— ar jeneral Primo de Rivera, merour bremañ ar
Spagn disrannus, a zo chomet dic'halloud ha mut.



Bremañ, ar Gataloniz, kennerzet ha laouenaet,
ken ar re harluet, ken ar re a stourm er vro, e-lec'h
chom da gousket gant hesonerez ar meuleudiou
dastumet e Madrid, a gendalc'h gant o labour, pep
hini hervez e levezon. Ma kouezo, hep dale mui pell,
an ereou a stag Katalonia ouz eur vro ha n'eo ket
he hini.

▼

Ni, Breiziz, a zo da d'imp heulia gant evez piz stri-
vadeg ar Gataloniz, hag astenn hor skouarn, pa gle-
vomp, a-dreist kompezennou bro-C'hall o tregerni no-
tennou drant ar « Segadors », (Eosterien). Tridusat
kan broadel o deus aze paotred Katalonia !

Ni, allas ! n'eo ket eosterien ez omp : haderien,
ne lavaran ket ; hag hon had a gouez en eun douar
kaletaet a-ratoz gant eun enebour yud. Piou a ray
an eost e Breiz ? ha peur e vezo graet ? Petra 'vern.

Hon dlead-ni a zo anat, ha « Gwalarn » a daolo
war dachenn Breiz hadenn he levriou, eun hadenn
ha ne chomo ket da goza en douar, kredit dizaon.

Y. DREZEN.

# Al Lennegez Keltiek koz ha Ni

Perak ez embannomp e *Gwalarn* troidigeziou hag addisplegaduriou diwar lennegez koz ar Gelted ? N'eo ket tenn da lavarout.

N'hon eus c'hoant ebet, — evel ma kav da galz eus hol lennerien, — lakaat skoueriou dirak sell hor skrivagnerien, d'ezo da boania goude da sevel oberou hevelebekaet diouto, kalz pe nebeut.

N'omp ket taer a-walc'h, nag hegredik a-walc'h, da soñjal ez eo spered Breiz en amzer bremañ heñvel, pe damheñvel zoken, ouz spered Iwerzon ha Kembre er Grennamzer. Ne c'hell lennegez nevez Breiz diwana nemet diwar menoziou beo ar Vreiziz a vremañ, hag ar menoziou-se end-eeun tarza nemet diwar darvoudou beo. Lennegez Vreiz, evel istor Breiz, a vez graet gant hor c'hig hag hor gwad, ha nann gant huñvreadennou diwar-benn hor c'heltelez ha mouez hor c'hentadou.

A zo muioc'h: ansav a rankan e kavan plijadur o lenn hag o trei skridou koz ar Gelted, dre ma tiskouezont d'in beza espar ha souezus, ha pell bras diouz



va frederennou pemdeziek. Ma c'houez awen ar ouenn drezo, neuze ez oun eun estren.

........................................

*Eun deiz e klevjont e oa maro eur c'har dianav, hag ez ejont da welout e di, a vije d'ezo hiviziken, hag e kavjont e-barz eur bern traou sebezus : arrebeuri eus amzer ar roueed, delwennou porselen iskis hag aveleriou bras fichet gant pluennou struskañval. Digoret ar stalafiou, e tiboultrennjont pep tra da gas ganto. Tamm-ha-tamm e steuent o ene diouz ene an amzer dremenet.*

**R. HEMON**

# Mouladurez Breiz Warc'hoaz

E-touez an holl arzou, ar vouladurez an hini eo en em ziskuilh drezañ ar gwella spered eur vro. O veza ma 'z eo eur skoazell da yez eur bobl, ouspenn zoken, o veza ma tarz rag-eeun anezi, an arz-se a dle tremen dreist holl evel ar gwir arz broadel. Poblou, evel Alamaniz, Poloniz, Rusiz, — hag all, — en em zispleg o ene en o labouriou moulerez.

Ma tle ar vouladurez adskeudenna, ken kaer ha ma c'hell, oberou lennegel eur yez, n'eo ket da lavarout e rank senti ouz ar c'hiz-mañ-giz da gempenn ar mouladur, daoust hag amerikat, alaman, h. a. e vefe. Setu aze bremañ embannerien Bro-C'hall oc'h ober gant ar stumm-lizerennou « sfins », peogwir emañ ar c'hiz, evel m'emañ ar c'hiz ivez kas kuit ar pennlizerennou. Hep mar ebet, n'eo ket divoem an diskouezadur-se alies, hogen, daoust ha kemer skouer diwarnañ a ranomp ? Daoust ha klota a ra mat ouz meizad arzel ar Vreiziz yaouank en amzer-mañ ? Pell omp diouz ober fae en a-raok war holl vouladuriou arzel Bro-C'hall. Diarvar eo, avat, emañ Bro-C'hall kalz war-lerc'h broiou evel Alamagn, Holland, Rusia, a vez pep mou-



ladur anezo, — kelaouennou, kelaouennou-kelc'h, levriou, skritellou, — enlouc'het gant eur spered a vremañ, eur spered troet e evez ouz kinklusted ar skrid moulet.

Gwaz a se d'imp, amañ evel war veur a dachenn all, n'o deus graet hor mouladuriou nemet heulia kammedou Bro-C'hall, alies o chom bloaveziou ha bloaveziou war he lerc'h.

Na truezus al levriou breizat adalek ugent vloaz ! N'eo ket ar skridou a lavaran, hogen ar c'hempenn anezo. Nag a levriou, nag a skridou moulet a-dreuz! Ha skeudennadur al levriou-se ! En tu all d'eun nebeut taoliou-arnod gwall rouez, peurvat, a drugarez Doue, nag a skeudennou bugelel hon eus gwelet.

Ret eo anzav na dleer ket beza re griz ouz ar re a roas dourn da skigna dre Vreiz ar paour kaez levriou-se. Daou dra a bouez bras a rae diouer d'ezo alies, ar spered broadel hon eus hizio, hag ar stummou-lizerennou n'hon eus ket c'hoaz.

A bouez brasa holl eo, d'am meno, kudenn ar stumm-lizerennou, da groui ar gwir levr breizat. A-raok kaout al lizerennou-se, siouaz, e c'hortozimp kalz amzer, hervez doare. N'eo ket dre m'o deus lezet arzourien Vreiz ar gudenn-se da vont e-biou. Pell ac'hano. E-leiz o deus klasket. Darn n'int ket deut atao kaer kenañ a-benn eus o zaol. Raktresou diazezet da vat a zo koulskoude, hag a c'hello talvezout warc'hoaz da groui al lizerennou a fell d'imp.

E-touez ar re o deus pleustret an dachenn-se, n'eus nemet James Bouillé ha Janed Malivel, d'am meno, o deus savet raktresou klok ha peurgempenn koulz lavaret.

E-keit ha ma trese James Bouillé lizerennou diveret rag-eeun diouz skritur Iwerzon, eun doare skritur

eus ar c'haera e sell eus ar ginkladurez hag ar vouladurez, Janed Malivel hag eun nebeut ac'hanomp a ziazeze lizerennou tarzet diwar lizerenneg Gregor a Rostren, pe diwar meizadou mentoniel ha kinkladurel rik.

Re all ivez e-touez hor c'heneiled a boanie da dresa lizerennou nevez, da skouer Mordrel, a gavas, evit goloiou *Breiz Atao* ha *Gwalarn* goz, lizerennou a stumm kinkladurel bremañ, fromus d'al lagad. Daoust d'ar pleustradennou niverus-se, ha frouezus alies, ez omp atao en hevelep lec'h, da lavarout eo, truajidi da Vro-C'hall evit hol lizerennou-moulerez.

Lakaat an deuzerien c'hall da ober d'imp al lizerennou breizat-se? Pell 'zo hon eus klasket. Hogen, daoust ma plije d'ezo ar raktresou hor boa graet, ne oa ar-var ebet da gaout diwar-benn gwir veno hon amezeien ar Reter:

— Kroui eur stumm-lizerennou breizat, a voe respontet d'imp, pegen fentus! Ne werzfemp ket a-walc'h anezo e Breiz, hag evit an ano « *stumm breizat* », a zo ken pouezus evidoc'h, gaou d'ar werzidigez ne rafe ken, e Bro-C'hall evel er broiou estren.

War se, ne c'hellomp ober netra, nemet gortoz deiziou gwelloc'h da gas hor mennadou da benn.

Ar pez a c'hellomp ober diwar hizio, avat, eo aoza ha skeudennaoui al levr breizat hervez spered hon amzer. Stank an taoliou-arnod, evel m'em eus lavaret ; dibaot, evelato, ar re peurvat, evel « *La Rapsode foraine* » Corbière, skeudennaouet hag aozet gant Malo-Renault, ha « *Danevellou Breiz* » Maurice de Becque, a voe en o amzer gwir ziskuliadennou ha skoueriou kaer eus ar pez a c'heller ober en hent-se. Embannerien c'hall eo, siouaz, a lakaas al levriou-se e gwerz: eun enor eo d'ezo koulskoude beza meizet spered Breiz hag e harpet d'en em zisplega dishual.

E-touez hon embannerien vreizat, Lemercier d'Erm n'eus nemetañ en deus graet eun dra bennak, gant ar gwella levr breizat skeudennek bet moulet betek-hen, an *Istor Breiz* skeudennaouet dreist gant Janed Malivel. Ezomm ebet da gomz ouz al lennerien diwar-benn eul labour a anavezont holl. N'eo ket eun taolmicher hepken : bez ez eo ivez eur skouer gaer d'ar re a zeu war-lerc'h a-berz an arzourez vras.

En diwez, Kerga ha Gourvil o deus graet nevez 'zo eul levr-skeudennou kaer meurbet, « *Eus an Arvor d'an Arre* », unan eus kaera mouladuriou Breiz yaouank.

Ne gav ket d'in e talv ar boan menegi e-touez al levriou breizat skeudennek labouriou-moulerez *La Bretagne Touristique* (« *Breiz ar Weladennourien* »). En tu all d'al levr-skeudennou dreist ha kreñv a vaenvouladuriou Contel, ne c'hellomp lavarout nemet an dra-mañ : n'int ket bet re vreizat betek-hen, hogen « gweladennourel » dreist-holl.

Bremañ, d'ar re a zeuio warc'hoaz da gomz. *Breiz Atao*, ar gelaouenn vreizat, n'eus nemeti a zo moulet en doare bremañ, he deus staget da c'henel eur meizad broadel a vouladurez. *Gwalarn* he deus graet kemend-all, en he niverennou hag hec'h embannaduriou, hag emañ dare da sevel hep dale al levr brezonek skeudennek a vremañ, dare da sevel, daoust d'an diouer a lizerennou d'imp-ni, ar vouladurez a rankomp kaout en adsavidigez ar vro.

R. Y. CRESTON.

Rener « KORNOG »

*Da heul e bennad-skrid, e kas d'imp R. Y. Creston ar pennadig-mañ:*

*PEUR E VO MOULET « KORNOG »?*

*Kalz keneiled a skriv d'imp da c'houlenn peur e vo embannet KORNOG. Ne c'hellomp ober netra nemet adlavarout ar pez hon eus lavaret da veur a hini anezo:*

*HEP dale pell e vo. Pep tra a zo prest bremañ. Ne c'hortozomp mui nemet ar re a zo chomet war-lerc'h. D'ar re-mañ, hag a zo peurliesa ganto ar brasa mall da gaout KORNOG, ez erbedomp kas d'imp dioustu :*

*o c'houmanantou, pe briz ar pajennadou-embann o deus gouestlet feurmi.*

*Hep dale pell e vo KORNOG etre o daouarn.*

*Kelaouennou evel KORNOG, a genlabour da sevel Breiz nevez, a goust ker marteze, hogen petra eo ar paour kaez*

*dekluriou roet evit savetei Breiz e-kichen an arc'hant a roit bep bloaz*

*d'an dastumer-gwiriou.*

*Ac'hanta, ar re dihabask !*

*Hastit afo !*

*Kasit d'imp dioustu*

*Ho koumanantou.*

---

*(1) Ar genwerzerien hag an oberiatourien a c'hell kaout priziou an embannou e KORNOG. O goulenn digant an Ao. Robin, 6, rue St-Stanislas, Naoned, pe digant merour Gwalarn, B. P. 75, Brest.*

# Lizer d'ar Vreudeur Tramor

E-pad ar c'hendalc'h keltiek, en em vodas e 1925 e kêr-benn Iwerzon, soñj hoc'h eus, hep mar ebet, pegen rouestlus hag enkrezus e voe kudenn ar yezou. Saozneg ne felle ket d'eoc'h komz, ha ni ne felle ket d'imp komz galleg, rak an diou yez-se a zo, n'eo ket hepken yezou estren, hogen ivez yezou gourdrouzus, yezou enebour. Padal, o veza na oamp ket evit en em gompren dre hini eus hor yezou keltiek, — c'houi n'anavezec'h ket hon hini, ha ni, a-vec'h ma anavezemp ho re, — saozneg pe c'halleg a voe komzet e gwirionez.

Neuze e savas mez ennoun gant ar Gelted. Ranngalonus, ha c'hoarzus war eun dro, e oa klevout tud, o doa stourmet kadarn da denna o yezou keltiek diouz eun islonk marvus, o komz krenn evel Londoniz pe Barizianed. Ranngalonus ha c'hoarzus e oa klevout Kembreiz o saoznega gant Albaniz, Iwerzoniz o c'hallega gant Breiziz, alies da glemm war aloubidigez ar saozneg hag ar galleg en o broiou.

D'an darn vuia eus ar gendalc'hidi goz, e oa ar gudenn a nebeut a bouez. Ken pouezus, avat, e oa d'ar

re yaouank, ma tivizjont e tlee beza diskoulmet hep mui gortoz. Ma kav d'imp, emezomp, e c'hellimp kenderc'hel da brezegenni e galleg pe e saozneg etrezomp, ha tremen evel Kelted, faziet omp : ar bed a ray goap ac'hanomp ha ni fae warnomp hon-unan. Ouspenn, ma kav d'imp e c'hellimp kenderc'hel gant ar galleg hag ar saozneg, ha soñjal ha labourat evel Kelted, faziet omp ivez : war-bouez harzal ez eer da gi, daoust hag ouz ar chas all e ve.

D'an ampoent, diskoulm hoc'h eus lezet ar gudenn. Klevit bremañ :

Ni, Breiziz, a fell d'imp sevel e gwalarn Europa, eur strollad-broadou speredel, aes da ziforc'h hag unanet start. Evit ma vo Keltia eun dra wirion, ha n'eo ket eun hunvre difounn. Peogwir e rankomp dibab eun adyez, arabat d'imp dibab ar galleg pe ar saozneg. Dibabomp eur yez na c'hello ober droug ebet d'hor yezou, hag a vo aes d'imp drezi kaout darempredou etrezomp ha gant an denelez a-bez. Eur c'haz, breudeur ger, n'eo ket razed, a fell d'imp e-barz hor grignol.

Roparz HEMON (1).

(1) Sellout e « Nord-Okcidento » troidigez esperantek ar pennad-mañ.

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

Kenderc'hel a reomp start da labourat war hor Geriadur Brezonek-Gallek. Poaniusoc'h hag hiroc'h pez-micher eo deut da veza eget ma kredemp. Arabat d'hor rakprenerien klemm re : gwelloc'h ganimp rei d'ezo eul levr kempennet a-zoare eget labour mastaret.

■

N'omp ket pinvidik, siouaz. Ha kaer hon eus bet lavarout tri miz 'zo, e kouste d'imp 7 lur 50 an niverenn a werzomp 5 lur, nebeut a dud o deus klevet ar galv.

■

Klevet hon eus gant glac'har kelou maro an Ao. Dottin, dean skol-veur c'hall Roazon. Eur c'heltiegour e oa, eun difenner eus hor 'yez hag eun den mat.

■

Donedigez vat d'ar Vreudeur Vreizat, eur gevredigez nevez a Gatoliged Emrenerien, a zo

o paouez beza savet, war a lavar d'imp *Foi et Bretagne* miz-genver. Anvet eo evel-se en eñvor da Gevredigez ar Vreudeur Vreizat savet e 1718 gant uhelidi a Vreiz da herzel ouz roue Bro-C'hall.

Meuleudi a zo dleet d'ar gelaouenn sizuniek *Breiz*. Ne gredemp ket da genta e vije hir he buhez. Padet he deus, avat, hag ar pez a zo, a zo. Lavarout a c'heller ouspenn ez a eun tammig war wellaat : eun tammig dudiusoc'h ha kempennet bravoc'h ez eo. Hogen n'eo ket er feur-se e tellez hor meuleudi. Emañ o striva da vat evit astenn kelennadur ar brezoneg e Bro-Dreger. Evez hol lennerien a dennomp war ar bodadegou graet ganti, unan er 16 a viz-genver e Landreger, eun all en 28 a viz-c'houevrer e Rostren. Eno e voe breutadegou, — (e galleg, siouaz, peogwir n'o deus ket c'hoaz komprenet ez eo an tu da veza trec'het en a-raok) — hag er breutadegou-se, e-kichen ar sorc'hennou a vez klevet e pep bodadeg, ez eus bet lavaret traou mat a-zivout an doare-skriva, unvanidigez ar yez, h. a., o tiskouez emañ tamm-ha-tamm menoziou nevez o c'hounit tachenn.

Bremañ, arabat d'an dud kalonek-se, hag o deus pep gwir da gaout hon anaoudegez-vat, beza feuket ma lakaomp dirazo eun nebeut eus hor meneziou-ni.

1. Da genta holl, e ve mat goulenn digant tud dastumet da zifenn ar brezoneg deski ar yez a-zevri-kaer o-unan. Evit se, e roomp an aliañ : a-vec'h digoret ar vodadeg, an dud



deredet eno a vo roet d'ezo pep a damm paper hag a bluenn. Pennrener ar vodadeg, pe eun all, o lakaio d'ober neuze eur skrivadenn : lakaomp, dek linennad tennet eus ar *Sketla* pe *Gwalarn*, pe ma ne blij ket d'eoc'h ar seurt lennegez, eus *Feiz ha Breiz*. Eskemmet e vo neuze ar paperennou, evel ma reer e skoliou 'zo, skrivet ar pennad displeget war eun daolenn du, ha reizet. Neuze e vo embannet a vouez uhel ha fraez ano pep unan gant niver e faziou. 'M'eus aon e vo an niver-se ken spontus evit an darn vuia eus ar vodadegerien, ma stagint raktal da studia ar brezoneg gant ar vez.

2 D'an eil, e-lec'h komz bepred eus ar pez a vo graet, e vefe mat a-wechou komz eus ar pez a zo, pe a zo bet graet. Evit se, eur vodadeg a ziforc'h a vo, ma vo difennet groñs ober gant eur verb en amzer-da-zont. Ma chom pep unan dilavar, eur gentel e vo da vihana.

3. D'an trede, ouspenn ar studi hag an ober, ez eus ivez ar preder. Den ne dlefe beza lezet da vont d'eur vodadeg e-giz-se hep beza prederiet doun war benaos kentelia ar brezoneg hag e brezoneg. Ar skoueriou poelladennou da veza roet d'ar vugale, moulet gant *Breiz*, a ziskouez splann ez eus youl vat hag e-leiz, hogen a ziskouez splann ivez n'en deus ket an hini en deus o c'havet re skuizet e empenn. *Breiz*, a lavare d'imp en deiz all e oa e Rusia seiz milion (*sic*) a vugale dilezet gant o zud hag o veva evel loened gouez, a dlefe lakaat eun tammig he fri er pez a vez graet er vro-se e tachenn ar gelennadurez . Mar-

teze e oufe neuze he deus eun dra bennak da zeski ha kalz da soñjal. N'omp ket deut a-benn da gelenn ar vugale war ar brezoneg. Ma c'hellfemp zoken dont a-benn da gelenn ar vistri war o micher !

Hervez eur skouer a vez hizio heuliet muioc'h-mui, dreist-holl er broiou bihan, e stagomp ouz *Gwalarn* eun adkelaouenn esperantek. Darn a zigoro bras o genou dirak eur seurt nevezenti: Kelted paour ma 'z omp, goudoret mat gant Bro-C'hall ha Bro-Saoz diouz korventennou ar bed, n'anavezomp ket nemeur ar pez a dremen etre Genève ha Tokio, etre Moskov ha Washington. Dre eno kennebeut n'anavezer ket nemeur a dra diwar hor penn. Hor mennad, — en tu-hont d'ar pez a zisplegomp pelloc'h, — eo ledanaat hon dremmwel. Ouspenn, evel pep broad bihan, e veizomp hon eus ezomm da dostaat ouz ar poblou all ha da veza klevet ganto. Betek gouzout na rafemp gaou d'ar brezoneg, o klask ober vad da Vreiz, berr kenañ e vo hor c'hevrenn esperantek, keit ha n'hor bezo ket kresket hor c'helaouenn.

Furchadeg a zo bet war c'hourc'hemenn eur barner a Vro Elzas e tiez darn eus renerien ha kenlabourerien *Breiz Atao*. D'ezo holl hor gwella gourc'hemennou.

E-touez izili strollad-paeroniez *Kornog* hon eus ankounac'haet en hon niverenn diweza an Ao.



M. Guieysse. Teurvezet d'ezañ degemer hon digareziou.

## II. — DRE AR BED

Emañ Italiz oc'h ober o reuz e Tirol, hogos ken spontus hag ar C'hallaoued en Elzas. Italiekaet ganto an holl anoiou-lec'h, emaint bremañ o klask italiekaat an dud. Arabat kelenn an alamaneg er skoliou, arabat, koulz lavaret, kelenn an alamaneg e nep giz, arabat zoken hep dale lakaat eur skritell alamanek e nep lec'h. Daoust pegen skrijus eo se, eeun ha frank eo da vihana. Ha gwelloc'h eget doareou mezus ar C'hallaoued : mastari ha stlabeza kement a zo uhel ha glan en eur vro, en eur ober van da labourat evit mad ar vro-se.

A-raok an Dispac'h e veze graet e-keñver ar broadeleziou bihan e Rusia (war-dro 40 anezo), evel ma vez graet hizio c'hoaz e Bro-C'hall. Da lavarout eo, ne veze ket kenteliet er yezou broadel er skoliou, en doare ma chome tud ar broadeleziou bihan war-lerc'h ar re all. Kemmet eo bet se penn-da-benn gant ar renerien nevez. Diwar bremañ e vez roet an deskadurez d'ar vugale e yez o c'herent. Levriou-skol a zo bet embannet, dre urz ar Soviedou, e pep yez komzet war zouar an Unvaniez, a-wechou e yezou na oa netra moulet enno kent, yezou n'o doa ket a lizerenneg zoken. Da stumma ar vistri-skol e vez displeget kenteliou d'ezo e yezou ar broadeleziou bihan e darn eus ar skolioumeur.

Ar c'hanennou Indianed a roomp en niverenn-mañ hon eus kavet e saozneg er gelc'hgelaouenn « transition » (c'houevrer 1928).

Pa varvas Thomas Hardy e miz-genver diweza, Bro-Saoz a-bez hag an holl vroiou saoznek a voe e kañv. Rak an den-se, eus e dachennig-douar a Wessex, war aodou Mor Breiz, a oa aet brud e ano betek harzou hag enezennou pella an Impalaeriez. Ne oa ket hepken Hardy a varve : mervel a eure gantañ ar rummad romanterien o deus graet brasted lennegez ar Saozon a-hed ar c'hantved tremenet, rummad Dickens, George Eliot ha Meredith. Rak kaer a zo lavarout, eur romanter eo bet Hardy da genta, hag e chomo da viken eur romanter e koun an dud. Meur a hini a gavo plijadur, moarvat, en e varzonegou. Hag e beziou-c'hoari bras a vo marteze displeget eur wech an amzer. Hogen kalz muioc'h a lenno *Tess d'Urberville*, *Yud Divrud*, *Maer Casterbridge* gant dudi hag anaoudegez vat.

Ne oa mui Hardy eus an amzer-mañ. Eun den a stagas da skriva e 1871, eun henaour n'eo ken e-kichen skrivagnerien 1928. Tud yaouankoc'h egetañ, Kipling, Wells, Galsworthy, Bernard Shaw, a zo aet pell 'zo o oberou e-maez a c'hiz. E labour a ziskouez dreist-holl an dud brevet dindan wask an tonkadur, ken dinerz ha tammou bezin kaset-digaset gant al lano, leun a hirc'hortozidigez hag a zic'hoanag.

E 1840 e voe ganet Hardy, e-tal Dorchester, e mervent Bro-Saoz.

# Levriou Nevez

**YEZADUR BERR AR BREZONEG, gant R. Hemon, embannet gant *Gwalarn*, Brest. — Priz : 3 lur dre ar post.**

**Emañ *Gwalarn* o paouez embann kenta kaier « *ar skol vrezonek.* » Dastumet eo bet ennañ pennreolennou yezadur ar brezoneg lennegel, ken berr ha fraez ha ma c'helled. Diouyezek eo al labour-mañ, an daou skrid, brezonek ha gallek, moulet keñver-ha-keñver.**

**Setu eul levr marc'had-mat, hag a vo kavet talvoudus hep mar ebet. Hag heñ berr ha diglok, rei a ra d'an desker ar pep reta.**

**CORNISH GRAMMAR AND SUPPLEMENT TO SOME SHORT STORIES IN THE CORNISH LANGUAGE, (Yezadur ar c'herneveg hag adlevr d'eun nebeut danevellou kernevek), gant Hal Wyn, embannet gant Messrs. James Lanham, Ltd., High Street, St. Ives, Cornwall. — Priz: golo paper, 3 sh. 6 d.; golo lien, 5 sh. 6 d.**

**Al levr-mañ a zo anezañ eur yezadur hag eul levr-dourn da zeski ar yez war eun dro.**

Dudius tre eo heulia strivadennou Kerne-Veuriz da addeski o yez kollet, ha zoken da sevel eul lennegez enni. Talvoudusoc'h e vefe al labour-mañ ma vefe kempennet gwelloc'h. A-raok klask adveva ar c'herneveg e vefe mat marteze lakaat urz er yezadur, er geriadur ha dreist-holl er skrivadur.



# PRINSEZIG AN DOUR

**BRAVA LEVR AR VUGALE !**

**Priz : 5 lur**

## Levraoueg Gwalarn

**Niv. 1. — AR ROC'H TOULL**

romant, gant J. Kerrien. *diviet*

**Niv. 2. — WAR VARC'H D'AR MOR**

pez-c'hoari, gant J. M. Synge, trôet diwar ar saozneg gant Y. Drezen. *dre ar post :* 2 l. 25

**Niv. 3. - TONKADUR BUGALE TUIREANN**

danevell iwerzonat, addispleget gant R. Hemon. *dre ar post :* 4 l.

**Niv. 4. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ**

romant, gant R. Hemon. *dre ar post :* 6 l.

**Niv. 7. — PRINSEZIG AN DOUR**

danevell evit ar vugale, gant G. Th. Rotman, trôet gant Y. Drezen ha R. Hemon. *dre ar post :* 5 l.

**Niv. 8. — GERIADUR GALLEK-HA-BREZONEK A GORFADUREZ**

*dre ar post :* 1 l.

**Niv. 10. — NEVEZ-AMZER**

pez-c'hoari gant T. C. Murray, trôet diwar ar saozneg gant R. Hemon. *dre ar post:* 4 l.

# NORD-OKCIDENTO

## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO

NUMERO 1



PRINTEMPO 1928

ALDONO-DE-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# " Nord-Okcidento "

*Kiam movado senchese disvastighas, venas momento, kiam ghi bezonas brui tra la mondon.*

*Nia celo, publikigante NORD-OKCIDENTON, estas, — krom la celo, pri kiu ni klarigas en la sekvanta artikolo, — konigo de la nova Bretonujo, de ghia politika movado, ghia literaturo, ghia arto, k. t. p.*

*Alia celo, — kiu estas ghis nun nur bela revo, — estus varbi multajn Keltojn al studo kaj shato de la internacia lingvo, kaj per ghi konduki ilin al pli vasta kaj pura koncepto de la homara vivo*

*Al la tuta Keltaro, al la tuta Esperantistaro, al la estantaj kaj estontaj amikoj de nia renaskighanta patrujo, ni sendas koran saluton.*

N. O.

# Letero al la Transmaraj Fratoj

Dum la kelta kongreso, kiu 1925 kunsidis en la irlanda chefurbo, vi certe memoras, kiel konfuziga, malkvietiga estis la lingva problemo. La anglan lingvon vi ne volis uzi, kaj ni ne volis uzi la francan, char ili estas, ne nur fremdaj, sed ankaù dangheraj, malamikaj lingvoj. Tamen, kiel ni ne po interkomprenighi per iu el niaj lingvoj keltaj, — vi tute ne konis nian, kaj ni apenaù konis viajn — angle aù france chiuj efektive parolis.

Tiam mi hontis pro la Keltoj. Vere korprema, kaj ankaù ridiga, estis aùdi homojn, kiuj kuraghe bataladis por savi siajn keltajn lingvojn el mortiga abismo, parolante tute same kiel Londonoj aù Parizanoj. Korprema kaj ridiga estis, aùdi Kimroj parolante angle kun Skotoj, Irlandanoj parolante france kun Bretonoj, ofte por bedaùri, kiom pli kaj pli uzataj estas la angla kaj la franca en iliaj landoj.

La plejmulto de la maljunaj kongresanoj opiniis, ke tio ne estas tre grava afero. Sed la junuloj decidis male, ke ghi estas tiel grava, ke oni devu ghin solvi senprokraste. Se ni kredas, ni diris, ke ni povos paroladi france aù angle inter ni, kaj esti kon-

siderataj kiel Keltoj, ni eraras: la mondo mokos nin, kaj ni malestimos nin men. Krome, se ni kredas, ke ni povos paroladi france aù angle, kaj pensadi kaj laboradi kiel Keltoj, ni ankaù eraras : per bojadi oni hundighas, ech bojante kontraù hundoj aliaj. (1)

La solvon de tiu problemo tiam vi ne trovis. Do nun aùskultu:

Ni, Bretonoj, volas starigi, en nord-okcidenta Eùropo, intelektan naciaron klare distingeblan kaj forte kunligitan. Por ke Keltujo estu realeco, ne revo senesenca. Char ni devas pri tio elekti iun ajn helplingvon, nek franca nek angla ghi estu. Sed estu ghi lingvo, kiu niajn keltajn lingvojn neniel minacus, kaj nin facile rilatigus inter ni kaj kun la tuta homaro. Katon, kanaj fratoj, ni volas, ne ratojn, en nia kelta grenejo.

Roparz HEMON.

---

(1) Al ni shajnas rimarkinda, ke tra la mondo, kaj ech en Esperantujo. oni konsideras niajn keltajn lingvojn (ne menciante niajn literaturojn), preskaù kiel se ili ne ekzistus.

En sia « *Historio de la Lingvo Esperanto* », skribas d-ro Edmond Privat (unua parto, dua eldono, p. 14):

« *Keltaj dialektoj* (sic) *ankoraù nun* (sic) *postvivas* (sic) *en Kimrujo, alta Skotlando, Irlando, Insulo Man kaj Bretonujo.* »

Kaj en la libro « *Vortoj de Profesoro Th. Cart* » ni legas (p. 128) pri la keltaj lingvoj :

« *Kelkaj modernaj dialektoj* (sic), *kiujn oni ankoraù* (sic) *parolas en diversaj partoj de Skotlando, Irlando, angla kaj franca Britujo* (sic). »

Angla Britujo anstataù Kimrujo, franca Britujo anstataù Bretonujo !!!

Ni tamen ne miru, sed riprochu nur nin mem.

# La nuna bretona movado

## 1. HISTORIO.

Depost la jaro 1790, kiam efektivighis la unuigho de Francujo kaj Bretonujo, shajnis, kiel se la Bretonoj estus tute forgesintaj sian estinton, kaj pli kaj pli farighus francaj, forlasonte siajn naciajn proprajhojn, unu post la alia.

Tamen, en la plej profunda koro de la nacio, ankoraù bruletis la patriota fajro. Dum la 19-a jarcento, trovighis poetoj por kanti ghian malfelichon, kleruloj por studi ghian lingvon kaj kolekti ghiajn popolajn legendojn. Sed apenaù oni aùdis iliajn vochojn.

Movado naskighis iom antaù la milito. Fakte, malmulte ghi helpis la nacian revivigon. Malestis taùgaj gvidantoj, malestis lertaj agemuloj, malestis talentaj verkistoj. Per kvar vortoj oni povas karakterizi tiun movadon: *nek celo nek laboro.* Nur unu gravan rezultaton ghi trafis: fiksadon de la literatura lingvo, dank' al sindonema laborado de F. Vallée kaj R. Le Roux.

La monda milito detruis tiun fruan movadon, kaj en 1919 la nuna movado aperis.

Kreajho de junuloj ghi estas. Ghi kreskis malrapide, chirkaùita per akraj shercoj kaj malamoj. Alighis unue nur junuloj, poste venis chiuaghaj homoj.

## 2. ASOCIOJ.

La plej viglaj du grupoj de la bretona movado estas:

1. SEV (Strollad Emrenerien Vreiz: Bretona Aùtonomista Ligo). — Fondita 1919 sub nomo UYV (Unvaniez Yaouankiz Vreiz: Bretona Junulara Unuigho). — Sidejo: Roazon (1). — Ghi ne estas separatista, t. e., ghi ne celas disigi Bretonujon de Francujo, sed volas por la Bretonoj plenajn naciajn rajtojn.

2. BLEUN-BRUG (Erikfloroj). — Jam fondita en antaùmilita epoko. — Antaù nelonge ghi estis politika asocio. Depost letero de la Kemper-a (1) episkopo, fine de 1927, ghi restas nur kultura. Ghia celo iel similis tiun de SEV, sed ghi estas katolika, dum SEV estas religie neùtrala. La efiko de la episkopa letero estis disigo de *La Patrie Bretonne* (La Bretona Patrujo), ghia antaùa oficiala gazeto, kaj kreo de nova politika grupo, *Les Frères Bretons* (La Bretonaj Fratoj) (2).

## 3. GAZETOJ.

Multaj estas la gazetoj de la bretona movado. Jen la chefaj:

1. *Breiz Atao* (Bretonujo por Chiam!). — Duonmonata. — Breton- kaj franclingva. — Oficiala gazeto de SEV. — Sidejo: Roazon (1). — Chefe politika.



2. *La Patrie bretonne* (La Bretona Patrujo). — Duonmonata. — Franclingva. — Sidejo: Brest. — Katolika kaj chefe politika.

3. *Gwalarn* (Nord-Okcidento). — Kvaronjara. — Bretonlingva. — Sidejo: Brest. — Literatura. Ghi kreis la novan literaturon kaj eldonas verkojn, originalajn kaj tradukitajn.

4. *Kornog* (Okcidento). — Kvaronjara. — Breton- kaj franclingva. — Sidejo: Naoned (1). — Arta kaj muzika revuo, fondita per artista grupo por konigi la modernajn bretonajn arton kaj muzikon.

5. *Foi et Bretagne* (Kredo kaj Bretonujo). — Monata. — Franclingva. — Sidejo: Roazon (1). — Katolika, kultura.

6. *Feiz ha Breiz* (Kredo kaj Bretonujo). — Monata. — Bretonlingva. — Sidejo: Brest. — Katolika, popola.

7. *Dihunamb* (Ni Vekighu!). — Monata. — Bretonlingva. — Sidejo: An Oriant (1). — Katolika, Popola.

8. *Breiz* (Bretonujo). — Semajna. — Bretonlingva. — Sidejo: Sant Brieg (1). — Katolika, popola.

9. *La Bretagne Intégrale* (Tuteca Bretonujo). — Monata. — Franclingva. — Sidejo: Roazon (1). — Bulteno de l'Defenda Komitato de Bretonaj Interesoj.

---

(1) Ni nomas la bretonajn urbojn laù iliaj bretonaj, kaj ne laù iliaj francaj nomoj; Roazon (Rennes), Kemper (Quimper), An Oriant (Lorient), Naoned (Nantes), Sant-Brieg (Saint-Brieuc).

(2) Ni ankaù menciu la nove fonditan asocion KSV (Kevredigez ar Studierien Vrezon: Bretona Studentara Ligo), kiu grupigas studentojn el la Universitato de Roazon kaj ceteraj skoloj.

*Nura provo estas*

*Chi tiu numero de*

« NORD-OKCIDENTO »

*Ghi estas sendata senpage*

*provizore*

*Al chiu abonanto de « Gwalarn »*

*Chiun korespondajhon oni sendu al*

« GWALARN »

B. P. 75

Brest

(*Bretonujo*)

---

La administranto: Y DREZEN.

Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest.

